# TAOLENN





EMEN EMAN DA VUHEZ ?

*Emen emañ da vuhez ?*
*En dremm er melezour ?*
*En evn-hont o tremen ?*
*E skeud an evn en dour ?*

*Emen emañ da vuhez ?*
*Er bed-holl stlabezet ?*
*E kalon ar reier ?*
*E lagad ar stered ?*

*Emen emañ da vuhez ?*
*Ez kalon marteze,*
*Kuzhet en hevoud kuñv*
*'Tre dihun hag huñvre ?*

ROPARZ HEMON.

Tennet eus « *Gwarizi Vras Emer* », da vezañ moulet el levr « *Barzhonegoù* », bremañ dindan ar wask.

# FINVEZ OSIAN

## gant ABEOZEN

NOTENN. — Ar c'hwec'h barzhoneg-mañ a zo bet savet evit tonioù iwerzhonat. Strishoc'h, avat, al liamm etrezo eget etre barzhonegoù an heulienn « Kanaouennoù da Vivien ».

En e varzhoneg telennek Tir-na-n-Og, Gwynn Jones a laka Osian da vervel kerkent ha m'en deus stoket e droad ouzh douar Iwerzhon. E *Diwezhañ Kanenn Oisin*, embannet e « Gwalarn », niv. 8, ne varv ket Osian war an taol.

Setu an hent en deus roet din tro da sevel ar barzhonegoù-mañ. I. Osian a gan e *hirnez* war devinier didud Erin C'hlas. — II. Evit degas un tamm frealz d'e galon, e kan evitañ al *Luskellerezh* en doa savet d'e verc'h Ness, ganet dezhañ e Tir-na-n-Og gant Nia-Benn-Aour. — III. Al Luskellerezh-se, dezhi ar galloud-hud anavezet d'ar barzhonegoù gant Gouezeled an amzer gozh, a zegas davetañ evit ur pennad e verc'h. Setu ma kan Ness dezhañ *Koun ar Galon*. — IV. Ness a gan da c'houde *Koroll an Tonnoù*. — V. *Kent Kimiadañ* a zo ar ganenn-daou ma trid enni levenez ar beurbadelezh e keñver keuz ha melkoni an den tonket dezhañ mervel. — VI. *Kimiad* Osian a zo ur galv c'hwerv d'an Ankou. Kollet gantañ e huñvre vev, evit adkavout en e vro ur skeud disleberet eus an amzer he doa lakaet an hiraezh da gellidañ en e galon, ne chom mui ennañ c'hoant ebet ken da genderc'hel da vevañ.

Eus an tonioù implijet en heulienn-mañ, I ha III a zo bet dastumet gant Andrev Vallee. Ar re all a zo tennet adarre eus dastumadenn *Joyce*, « Ancient Irish Music ». II a zo warnañ an ton niv. 88. IV a zo war an ton niv. 47. V a implij tro-ha-tro an ton niv. 61 hag an ton niv. 8. VI a zo war an ton niv. 3.

(4/4/43.)



I

### HIRNEZ OSIAN

*Marv an huñvre. Ganin eo bet lazhet,*
*pa 'm eus klasket adkavout war an traezh*
*amañ em bro, roudoù pell 'zo koazhet,*
*ul lorc'h a voe ha ne skedo mui ken.*

DISKAN

*Koummoù war-gil diouzh glannoù Tir-na-n-Og*
*war-du tevinier goullo va hiraezh,*
*en ur ziruilh, daoust ha gwelet hoc'h eus*
*ar vagig strink, he gouelioù kevrinus ?*

*War-du ennout en aner e savan*
*divrec'h pounner gant keuz d'an eurioù flamm*
*a luskellas va eurvad morse skuizh,*
*dindan flourig distan aezhennoù ar peurbad.*

*Mont diouzhit, perak e fellas din*
*davet ur bed, tamm-ha-tamm, war ziskar ?*

*Gwell e ve bet disoñjal Erin C'hlas,*
*enni hepken dismantroù dizeriet.*

*Koummoù war-gil diouzh glannoù Tir-na-n-Og*
*war-du tevinier goullo va hiraezh,*
*en ur ziruilh, daoust ha gwelet hoc'h eus*
*ar vagig strink, he gouelioù kevrinus ?*

*Em gwad o talmiñ gorrekoc'h bemnoz*
*ne leñv mui ken nemet keuz difrealz*
*d'ar pokoù-hud a vire divoulc'h-krenn*
*d'am c'halon c'hren kened ur yaouankiz hollbad.*

II

LUSKELLEREZH

*Priñsezig Tir-na-n-Og, bleunienn al liorzh kuzh,*
*hun da gousk dihuñvre dindan geiz an evned.*
*An heol a soub er mor e dreid skuizh o vale,*
*met warc'hoazh e savo adarre yaouank-flamm.*

*Biken ne c'houzañvi kozhni nag hiraezh*
*d'ur gened a vo bet da hini berr-amzer.*
*Bepred e tigori da zaoulagad skedus*
*war ur c'hlasvez heson trec'h d'ar goañvoù digar.*

*Hun da gousk, va merc'hig, dindan selloù bamet*
*un tad ma kroz ennañ keuz d'an amzerioù marv.*
*Ne dañvai biken ar frouezhennoù put,*
*kresket war ar skourroù diwisket da bep goañv.*

*A verc'hig va huñvre, diskar na padelezh*
*biken ne zinaouint o skeud war da wenc'hoarzh :*
*da zaouarnigoù flour a stard o bizied*
*war gevrin dreist-lavar ar vuhez hep dibenn.*



III

KOUN AR GALON

*E dudi lirzhin hon enez, hec'h oabl distrafuilh, eo nijet*
*galv nec'het, leun-c'hwervoni, da estrenvan en harlu.*
*En da vetek e teredan, kannadez tridus Nia Benn Aour,*
*a glaskas mirout, en aner, na zeufes*
*da c'houzañv ez pro tonkadur dall da galon den.*
*Pa zeu ar c'horf da gozh, flamm koun ar galon.*

*War da vlev, gwennet en un taol, gant ur pokig skañv e*
*nerzh an donañ karantez a vano da viken stag [spegan*
*ouzh eñvor ar gour kalonek, ar gwaz bepred feal ez*
*er wenvidigezh n'hellas ouzhit herzel [out bet*
*na zeufes da glask splannder steuziet ur gwechall bresk.*
*Pa zeu ar c'horf da gozh, flamm koun ar galon.*

*Ra zeuy ar peoc'h en da greiz, daoust d'al levenez aet*
*[da goll.*

*M'he deus ar vuhez he freizh, ar gozhni gweñvet da*
*[nerzh,*

*yaouank-skedus e vo ar brud, e-touez an holl Gelted a*
*eus planedenn griz da galon denn-didenn, [zeuio,*
*n'hellas ket dilenn etre karanteziou enep.*
*Pa zeu ar c'horf da gozh, flamm koun ar galon.*

IV

KOROLL AN TONNOU

*Diziwezh, dibaouez, pennek 'vel ar vuhez,*
*an tonnoù diniver a goroll war an traezh,*
*par d'ar soñjoù kemmus a lintr em spered gwerc'h,*
*evel ar c'hregin-mor e-mesk an eonenn gann.*

Koroll flour an tonnoù, mouezhioù kuñv dilavar
a hiboud em skouarn kevrinoù an disked,
diouzh ho ment e santan ar gwad em gwazhied
o talmiñ gorrekoc'h pe brimoc'h da bep tro.

Dañsit, tonnoù hedro, gwerc'hezed digabestr,
o c'henel, o vervel, hep kriponañ morse,
korollit hoc'h eurvad, brouezus pe seder,
dindan hinon an ebr ha pokoù flour ar gwent.

Arouez ar peurbad, kemmus ha bepred leun,
deredit a-strollad war-du kerreg ha traezh,
d'o briata divall, d'o lezel digerse,
en ho koroll fromus ken dic'hortoz e lusk.

## V

## KENT KIMIADAN

OSIAN. *Ul levenez c'hren, e korolladeg gemm-digemm*
*ar gouelini skañv a-us d'ar mor boull*
*a zibun er gwent he c'hudenn,*
*a ruz he skeud war an draezhenn gann hag an [tevenn rouz.*

DISKAN

NESS. *En ene e sked kanevedenn an huñvre*
*a zo din da lod,*
*e peoc'h bepred lirzhin enezenn ar gwenva.*
*Froud ar vuhez ennon*
*a ruilh levenez, dihesk he mammenn, ur galon [bepred yaouank.*

OSIAN. *Em ene e sked kurunenn an huñvre*
*a voe va lod kent,*
*dindan pokoù flour aezhennoù heson enezenn ar [gwenva.*
*Kerse a vag va c'halon faezh*



*da zudi, bemdez ken puilh e vammenn, ar re bepred [yaouank.*

NESS. *Sklintin e tasson, a-us da vardell an dremmwel,*
*kleier o mouezh c'hlan enezenn an hud.*
*Hep morse skuizhañ, e vrallont*
*'vidon boleoù, sart o boem, ar bed na zilezin mui [ken.*

DISKAN

NESS. *Em ene e sked kanevedenn an huñvre*
*a zo din da lod*
*e peoc'h bepred lirzhin enezenn ar gwenva.*
*Froud ar vuhez ennon*
*a ruilh levenez, dihesk he mammenn, ur galon [bepred yaouank.*

OSIAN. *Em ene e sked kurunenn an huñvre*
*a voe va lod kent,*
*dindan pokoù flour aezhennoù heson enezenn ar [gwenva.*
*Kerse a vag va c'halon faezh*
*da zudi bemdez ken puilh e vammenn, ar re bepred [yaouank.*

OSIAN. *D'ur galon gabac'h ne chom mui tra nemet ar marv*
*da dennañ diwarni samm an enkrez*
*ha morc'hed kriz ar c'heuz, maget aner*
*d'an eurvad koll, tec'het da virviken.*
*Da viken ennon e vleugn, bividik, koun an tad*
*en deus plezhet din kurunenn livrin ha c'hwek*
*un eürusted, distrafuilh da viken.*

DISKAN

NESS. *Em ene e sked...*

OSIAN. *Em ene e sked...*

VI

KIMIAD

*War donnoù taer ar mor, oc'h alanat galloudus,*
*setu te aet, va merc'h, davet ar bed distrafuilh*
*en deus serret da vat e zorioù d'ar reuzeudig,*
*taolet gantañ, un deiz, ur sell keuz dreist beg e skoaz.*

*An dibabet a dle da viken chom stag outañ,*
*hep kerseenn na chal d'an eurvad bresk a dañvaas,*
*un amzer 'voe, dibad, etre preder ha skuizhder*
*ha gourdrouz boud ar marv o kinnig dont d'e zrastañ.*

*Ne chom mui din nemet gortoz an taol diwezhañ*
*a zeuy d'am skeiñ d'an douar 'vel un dervenn daranet,*
*na glevo mui, 'n he deil, richan evned Mezheven,*
*pa gred d'an hañv berrboell e pado da virviken.*

*Dont a c'hellez, Ankou, d'am astenn war an dachenn,*
*'tal ar mein hir a voe testoù da vrud va amzer.*
*Korf hag ene on prest d'az tegemer hep krenañ.*
*Kollet em eus pep tra nemet ar c'hoant da vervel.*



# PENAOS E VOE IJINET AR BAGOU-DRE-DAN

## Abadennig e tri fennad evit ar skingomz hervez ur gontadenn-bobl

### gant Jord AR MEE

*Roll ar c'hoarierion :*

DIAOUL MEUR AN IFERN;
AMIRAL MEUR AN DIAOUL;
SANT MIKAEL, Amiral Meur an Aotrou Doue;
SARPANT BOLAZEG;
FULTON;
UN DIAOULIG;
DIAOULEZ;
AN DISPLEGER.

I

DISPLEGER. — *Emeur e sal vras an Ifern. N'eo ket ar sal vras e-lec'h m'emañ an holl diaouloù oc'h ober o cholori, evel just. Nann, ur sal vras all, lakaet da vurev evit an Diaoul Meur, evit ma c'hallfe labourat e peoc'h, pell diouzh ar safar. Aze emañ, ouzh e daol, o c'hoari taboulin gant ur c'hreion war al luduer, tre evel rener ur burev ben-*

*nak e Minister ar Verdeadurezh, du-hont e straed Royale.*

*An Diaoulez, e wreg, a zo en ur c'horn, o vrochennat ur re loeroù ruz. Just, e teu e-barzh Amiral Meur an Diaoul.*

AMIRAL. — Salud dit, Diaoul Meur an Ifern. Dont a ran da gemenn dit emañ paotred bagoù an Arc'hael Sant Mikael o c'hoarzhin goap ouzhimp.

DIAOUL. — Ma, n'eus nemet c'hoari en-dro dezho d'ar vag welus-diwelus, kelc'hiañ anezho gant tasmant bagoù ha ne vint ket pell da bennsodiñ. Da vicher eo se, diaoul ar foeltr ! Daoust ha n'out ket Amiral Meur bagoù an Ifern?

AMIRAL. — Ya, Diaoul Meur, met da holl vagoù a zo sac'het.

DIAOUL. — Penaos?

AMIRAL. — Ya, Diaoul Meur an Ifern, touellet out bet gant an Arc'hael Sant Mikael, Amiral bras an Aotrou Doue. An avelioù mat a zalc'h evit e vagoù dezhañ; évit da re-te, Diaoul Meur, n'eus nemet avel a-benn pe kalm-chok. Sac'het int holl, ne c'hallont na mont na distreiñ.

DIAOUL. — A ! gwa me ! gwa me !... N'eus spered ebet ken e diaouloù an Ifern ! Galv en-dro dit an holl diaouloù-c'hwezher a gavi ha c'hwezhit, c'hwezhit, ken ma vo reut gouelioù va bagoù !

AMIRAL. — Diaoul Meur...

DIAOUL. — Gallet hoc'h eus, en amzerioù, c'hwezhañ avel fall hag avel dro, avel yud hag avel reklom war vagoù Sant Brieg ha Sant Eflam, war nevioù Sant Houardon ha Sant Erek... C'hwezhit bremañ avel vat war ouelioù va bagoù-me !

AMIRAL. — Soñjet em boa en dra-se, Diaoul Meur an Ifern, met siwazh ! Kozh eo deut an diaouloù-c'hwezher da vezañ, ha berr eo o anal. Ma c'hwezhent gwechall avel dro hag avel reklom... avel an diaoul. e berr, bremañ ez eo o c'hwezh par d'ur bramm logod. Ret eo kavout un dra all.



DIAOUL. — Gwa me ! gwa me ! Petra ober neuze? Petra ober ? N'em bo nemet mont hep dale d'en em veuziñ e piñsin an iliz tostañ !

AMIRAL. — Ho koueletenn vras « SPOURON AR BED » a zo bet stradet gant an Arc'hael Sant Mikael...

DIAOUL. — O ! n'em eus ken nemet mont d'en em rotisañ va-unan war billig vrasañ an Ifern !

AMIRAL. — ...Hag ho prig diwezhañ « LOST AN DIAOUL » a zo bet skrapet gant Arc'heskob Bourdel

DIAOUL. — O ! Pezh fallakr a zo anezhañ ! Graet en doa emglev ganin koulskoude !

AMIRAL. — Hag e-pad ma'z omp sac'het, emañ listri an Arc'hael Sant Mikael o tont hag o vont, o redek an holl vorioù, o tegas bagadoù leun a ezañs, barikennadoù gwin evit an oferenn, beleion a bep bro...

DIAOUL. — Tav 'ta ! Tav 'ta, a lavaran dit ! Rannañ a rez va c'halon ! Ma kendalc'hez, me az pulluc'ho !

DIAOULEZ. — Sioulik 'ta, va diaoulig kaezh ! Arabat dit en em dommañ evel-se ! Klañv e vi ma kendalc'hez... ha petra e teufe an Ifern da vezañ ma vefes klañv ? Ouzhpenn-se, netra ne dalv kounnariñ. Prederiañ, setu pezh a zo d'ober.

DIAOUL. — A gav dit, Diaoulez ? Marteze emañ ar gwir ganit. Sellomp pizh ouzh an traoù, neuze... Te, Amiral an diaoul, kae kuit ! Da c'hervel a rin p'am bo ezhomm diouzhit... Setu va holl vagoù sac'het !... sac'het !... hag ar genaoueg-se n'eo ket gouest da lakaat anezho da vale... Me hen pulluc'ho !... me hen...

DIAOULEZ. — Sioulik 'ta, va gwazig-me ! Lez ar c'hozh genaoueg-se ha soñjomp mat. Ret eo kavout un dra bennak.

DIAOUL. — Ya, kavout un dra bennak.

DIAOULEZ. — Ne c'hellomp ket lezel Sant Mikael da dremen lost al leue dimp evel-se

DIAOUL. — A ! nann avat ! hag emañ bagoù an Neñv o tegas ezañs ha gwin evit an oferenn. O ! ar c'hozh pezh fallakr, me hen pulluc'ho !

DIAOULEZ. — Klaskomp, klaskomp.

DIAOUL. — Ya, klaskomp

DIAOUELZ. — Penaos e ra an Aotrou Doue e aveliou, gouzout a rez ?

DIAOUL. — Evel just e ouzon, me ivez a oar pep tra. Gant tommder an heol, e laka ar mor da c'hwezhiñ hag an aezhenn-dour en ur sevel a ra koumoul... Hag an avelioù a zeu eus ar c'houmoul.

DIAOULEZ. — Pas atav.

DIAOUL. — Atav. An holl avelioù a zeu eus ar c'houmoul. Pa vez avel dindan bolz un oabl dispak, c'hwezhañ a ra eus ul lec'h bennak ma 'z eus koumoul ha pa vez kalm-chok dindan un oabl paket, ne zaleo ket an avel da c'hwezhañ.

DIAOULEZ. — Ha ne c'hellez ket ober koumoul, te ivez ? Evel-se e rafes avel pa garfes hag e-lec'h ma karfes.

DIAOUL. — N'hellan ket... nann, n'hellan ket... an heol a zo e dalc'h an Neñv !

DIAOULEZ. — Tan ac'h eus !

DIAOUL. — Tan am eus, mil gurun ! n'eo ket ar pezh a vank amañ ! Lakaat ar mor da c'hwezhiñ, setu an dalc'h ! Ma lakaan an tan e barzh ar mor, e vo mouget.

DIAOULEZ. — Laka ar mor e-barzh an tan !



DIAOUL. — Mouget e vo an tan memes tra.. Mougañ tan an Ifern ! Arabat c'hoari gant an dra-se !... Nann, n'eus tu ebet... n'eus tu ebet ! Sac'het int, sac'het int, sac'het omp, sac'het eo an holl draoù ! O ! ar c'hozh genaoueg, ha me am eus lakaet hemañ da Amiral Meur an Ifern, ha lezet en deus sac'hañ va bagoù ! Me hen pulluc'ho ! Lakaat a rin anezhañ da boazhañ er gaoter vras, ya, er gaoter vras, da virviken !... er gaoter vras... er gaoter vras... A ! er gaoter vras ! Er gaoter vras. Diaoulezig-me ! Klevout a rez, va Diaoulezig flaerius karet, er g a o - t e r - v r a s !

Tra la la la la la la
Tra la ri don le ra

er gaoter vras !

DIAOULEZ. — Va diaoul-me, va diaoulig, va diaoul bras, va diaoulig bras-me. Petra a zo ? O ! pennfolliñ a ra !

DIAOUL. — Ne ran ket.... kavet em eus un dra bennak !

DIAOULEZ. — Kavet ec'h eus un dra bennak ?

DIAOUL. — Lakaat a rin anezhañ er gaoter vras.

DIAOULEZ — Amiral Meur an Ifern ?

DIAOUL. — Nann, nann... ar mor !

DIAOULEZ (*dezhi hec'h-unan*) — Ma... aet eo an afer-se d'e benn... setu eñ foll-mik... O ! petra e teuimp da vezañ... diskiantet eo Diaoul Meur an Ifern !

DIAOUL — Dour ar mor leun ar gaoter vras, hag ar gaoter war tan an Ifern, c'hwezhiñ a raio an dour hag em bo aezhenn-dour. Gant aezhenn-dour em bo avel,

DIAOULEZ. — Penaos e lakai da avel da c'hwezhañ e-lec'h ma kari ?

DIAOUL. — Feiz ! Diaoulez... emañ ar gwir ganit..

Penaos ? ya... Penaos ?... Eo ! n'eus nemet lakaat un tamm eus tan an Ifern war bep bag hag ur gaoter vras ivez. Hag an aezhenn a vo c'hwezhet e-barzh ar gouelioù... pe welloc'h... stagañ war ar gaoter un dornikell a drofe gant avel an aezhenndour, ha staget e vefe ur miliadoù roeñv war an dornikell...

DIAOULEZ. — Pe rodoù milin !

DIAOUL. — Rodoù milin ! Just, rodoù milin an hini eo ! A ! Diaoulez va c'halon, ne vo ket sac'het hor bagoù ken. Ni a ya da lakaat tizh e reor hor bagoù. Tizh an diaoul !

II

DISPLEGER. — *Adarre emeur e burev Diaoul Meur an Ifern. Gant aked, emañ o skarzhañ e ivinoù, azezet don en e gador-vrec'h, e zaoudroad war an daol, tre evel rener ur burev bennak e Minister ar Verdeadurezh. du-hont er straed Royale.*
*Amiral Meur an Ifern a zeu tre.*

AMIRAL. — Meuleudi dit, Diaoul Meur an Ifern. N'eus dre ar bed bremañ nemet meuleudi ha doujañs evit da ijin diaoulek, Diaoul Meur an Ifern !

DIAOUL. — A....a !

AMIRAL. — Disac'het eo da vagoù, Diaoul Meur, redek a reont e-giz ur vandennad vrizhili.

DIAOUL. — A....a !

AMIRAL. — Ne vez klevet dre-holl war c'horre ar mor nemet trouz-ifern da vagoù. Paket eo an oabl gant o moged du, ha c'hwez an huzil a zo dre-holl war ar mor...

DIAOUL. — Gwelout a rez, Amiral ar foeltr, ne oa ket diaes, un tamm ijin... un tamm ijin, setu...



AMIRAL. — Meuleudi dit, Diaoul Meur an Ifern. Martoloded an Neñv a zo spontet, spouronet. Labezañ a reont kement a vragoù na vefe ket gouest holl gannerezed-noz an Ifern da walc'hiñ anezho en ur miz...

DIAOUL. — Kaoc'h...

AMIRAL. — Just !...

DIAOUL (*feuket*). — Nann, genaoueg. Amañ, en Ifern, ne lavaromp nemet komzoù dereat, gouzout a rez. Goulenn a ran : kaoc'h-houarn ha ludu a dle bezañ dre-holl ivez ?

AMIRAL. — Kaoc'h-houarn ha ludu a vez taolet er mor dre ar bern, ken e voug holl besked bihan ar C'hrouer. Raouliet int, un druez.

DIAOUL. — Mat-tre !

AMIRAL. — Gwelloc'h a zo, Diaoul Meur ! Sant Mikael e-unan a zo aet war ur vag da reiñ kalon d'e vartoloded. An ezañs degaset gantañ eus an Arabi a oa c'hwez an huzil gantañ...

DIAOUL. — C'hwez an Ifern ! A ! a ! a ! a ! (*c'hoarzhin a ra*).

AMIRAL. — C'hwez an Ifern, ya. Ha Sant Mikael, pa 'z eo distroet da reiñ keloù d'an Aotrou Doue, a oa gantañ liv un anduilhenn vogedet... ken e tleas an holl sent ha santezed c'hoarzhin kenañ, kenañ, kenañ ; koabrenn vras ar Baradoz a zo bet en arvar da dreiñ war he genou, e-pad ur pennad, kement ma oa hejet ha stroñset ha storloket.

(*An holl a c'hoarzh*)

DIAOUL. — A ! Amiral Meur an Ifern, gwelout a ran n'em boa ket faziet p'em eus fiziet ennout strollad bagoù an Ifern. Te a oar ober ganto !

AMIRAL. — Diaoul Meur...

DIAOUL — Serr da veg ; din-me da gomz bremañ. Traoù a bouez am eus da lavarout dit. E strad

ar mor, etre Enez Eusa hag an Douar-Nevez, eru eus savet ur chanter bras da sevel bagoù nevez hag aozañ kaoterioù evito.

AMIRAL. — A ! setu neuze perak...

DIAOUL. — Serr da veg 'ta, Amiral an diaoul !

AMIRAL — Ma !

DIAOUL. — Setu perak petra ?

AMIRAL. — Serriñ a ran va genou !

DIAOUL. — Komz a ri, genaoueg ar foeltr ? Setu neuze perak, a lavares... Setu neuze petra ?

AMIRAL. — Beñ, ya ! Komzet em eus gant martoloded eus Sant-Malo, te a oar, moruerion, ha lavaret o deus din o doa gwelet, en noz, ar mor evel ma vije bet tan-tout, evel ma vije bet taolet en dour miliadoù ha miliadoù alumetez-chimik war enaou...

DIAOUL. — Ha neuze ?

AMIRAL. — Ha neuze ?... Netra... echu eo.

DIAOUL. — Ma, lez ac'hanon da zisplegañ dit bremañ. A-benn nebeut e roin ur bern bagoù dit, bagoù-dre-dan, anat. Dit e vo skubañ a-ziwar c'horre ar mor an holl vagoù ha n'int ket bagoù an Ifern.

.(*Klevet e vez cholori ur bern diaouloù o skrijal*).

DIAOULIG (*o hopal a-bell*). — Pep hini evit e groc'hen ! Setu an Arc'hael Sant Mikael hag e c'hriped !

(*Sonerezh kuñv a vez klevet... sonerezh arc'haelek hag ur « Boum » gant ur gourzaboulin*)

S. MIKAEL. — Peoc'h an Neñv warnoc'h holl, diaouled ha diaoulezed an Ifern !

DIAOUL. — Salud dit, komper.

S. MIKAEL. — Peoc'h an Neñv warnoc'h... evit ur pennadig, e-pad ma vin amañ.



DIAOUL. — Te a zo liv drol warnout, komper Mikael !

(*C'hoarzhadeg*)

S. MIKAEL. — Griped an Neñv, na c'hoarzhit ket ! Serrit ho tivskouarn ! Un dro marv ha daou hanter kla !... N'hoc'h eus ket droed selaou mouezh an Diaoul.

DIAOUL. — Dont a rez da reiñ fred d'am c'hannerezed-noz, komper Mikael ?

S. MIKAEL. — Dont a ran a-berzh an Aotrou Doue, da reiñ urzh dit echuiñ gant al labour diaoulek ac'h eus ijinet nevez a zo.

DIAOUL. — O ! o !.

AMIRAL. — A ! a !

S. MIKAEL. — Urzh dit dastum da holl vagoù an diaoul a zo bremañ o c'holeiñ ar mor gant huzil, o pakañ an oabl gant moged du, ken n'emañ ket heol an Neñv evit lakaat ar mor da c'hwezhiñ ken !

AMIRAL. — A ! tapet out bet ! Dalc'het ez poa an avelioù mat evidout ha, dimp-ni, pe avel a-benn, pe kalm-chok ! Ya 'ta ! Pep hini d'e dro, keneil !... Arabat dit ober ur penn hir evel-se !

S. MIKAEL. — N'on ket keneil dit ! Me a zo an Arc'hael Sant Mikael, Amiral Bras an Aotrou Doue, te a zo Amiral an Diaoul nemetken... Urzh dit, Diaoul Meur, lazhañ tan da vagoù ha serriñ ar chanter bras ac'h eus digoret etre Enez Eusa hag an Douar-Nevez. N'emañ ket ken paotred Sant-Malo evit kavout o hent da besketa ar moru !

DIAOUL. — Mes, ne fell ket din !

S. MIKAEL. — A ! A !... ne fell ket dit ?... Griped ! degasit amañ an dour binniget !

DIAOUL. — A ! a ! a ! a ! (*skrijañ a ra*). A ! Komper Mikael ! na ra ket ken ! na ra ket ken !...

Komper Mikael, ober a rin pezh a gari, ya... pezh a gari.

S. Mikael. — Sinañ a ri an emglev-se, neuze. Lenn !

Diaoul (*o lenn*). — « Me, Diaoul Meur an Ifern, a serro va chanter bras etre Enez Eusa hag an Douar Nevez ha ne zigorin hini ebet ken. Tennañ a rin holl vagoù an Diaoul a-ziwar c'horre ar mor ha ne lakain hini ebet ken biskoazh. Me, Diaoul Meur an Ifern, ha va holl diaouled, ne raimp tamm droug ebet ken d'ar bagoù o redek war ar mor ». Mes, an dra-se ne c'hellan ket ober... fin galloud an Ifern eo a c'houlennit amañ !

S. Mikael. — Griped ! Degasit an dour binniget !

Diaoul. — Nann, nann !... sinañ an ran, sinañ a ran !... O! gwa me ! gwa me !... Setu, sinet eo.

S. Mikael — Sinet eo !... Griped an Neñv ! Kit d'an nec'h !... Diaoul Meur, ar skrid-feur-se a vo dalc'het e sekreteri an Neñv. Diwall mat da zerc'hel d'az sinadur !

(*Klevet e vez sonerezh neñvel*)

## III

Displeger. — *Emeur ur wech all c'hoazh e burev an Diaoul Meur.*

*Emañ an Diaoulez azezet en ur c'horn, o vrochennat ur re loeroù ruz. An Diaoul, eñ, a zo pleget e benn, e c'hroñj don en e e vruched; bale a ra goustad, e zaouarn a-drek d'e gein, oc'h ober frizetig d'e lost. Fall ez a an traoù. N'eus ket ken a vagoù en Ifern...*

*Daoust ha n'hen gweler ket, ez eus c'hoazh un Amiral Meur... tre evel e Minister ar Verdeadurezh, du-hont, e... Ma ! e gwirionez, n'ouzon ket e pelec'h.*



Diaoul. — Setu ni reuzeudik avat ! abaoe m'em eus sinet ar skrid-feur gant Sant Mikael, setu ni skubet diwar ar mor !... ha ne c'hellomp ober tra.

Diaoulez. — Ya, daonet ! perak ec'h eus-te sinet ur seurt paperenn ivez. A ! koshaat a rez, va faour kaezh Diaoul !

Diaoul. — N'ec'h eus ket gwelet penaos e oa, eñ hag e c'hriped, o sparfañ ac'hanon... ha gant dour binniget !

Diaoulez. — Ya, ya... Gwechall, kavet ez pije un tu d'en em sachañ... pe da c'hoari un dro bennak da Sant Mikael... ha d'e c'hriped.

Diaoul. — Petra ober ?... Pa zeuont dit gant dour binniget !... Gwelout a reer n'ec'h eus ket tapet biskoazh dour binniget war da fri, te ! Skrijañ a ran-me. gant ar soñj hepken !

Diaoulez. — Ma ! chom a raimp evel-se neuze... hep ober netra... hep klask en em zifretañ.

Diaoul. — E ! brav e teu ganit avat ! Petra ober ? Gouzout a rez-te petra ober ?... Ade, dibun da gaoz !

Diaoulez. — N'ouzon ket me ! Klask un dra bennak e lec'h chom amañ da sklokal !

Diaoul. — Klask, klask...

(*Klevout a reer ur sutelladenn greñv*)

Diaoul. — Petra eo se ?

Diaoulez. — A ! va mabig kaezh ! A ! ken hir amzer a zo ne oas ket deut da welout na da vamm na da dad !

Diaoul. — O ! Sarpant Bolazeg ! Deus da vriata d'az tad, mabig-me ! (*klevout a reer, mouget un tamm, son ur pif o c'hoari*). Petra eo se, Sarpant Bolazeg ? En em wisket out e sarpant sonour bremañ ?

Sarpant. — A ! Kerent keizh ! Trubuilhoù am eus !

DIAOUL. — N'on ket souezhet. Pa zistro ar vugale d'ar gêr eo abalamour o deus ezhomm eus un dra bennak.

DIAOULEZ. — Petra a zo, va mabig kaezh ?

SARPANT. — Setu. Aze, kostez Bolazeg, dont a raen d'en em enoeiñ. Ha neuze soñjet em eus mont d'ober un droig... mont da welout ar Bed.

DIAOULEZ. — Paour kaezh !

SARPANT. — Goude bezañ bet war ar sec'h e-pad keid-all, soñjet em eus mont da c'hlebiañ un tammig, hag aet on d'ober ur valeadenn er mor.

DIAOUL. — Sapredie !

SARPANT. — O ! Plijadur am eus bet ! Flour e oa d'am c'hof en em silañ etre ar gwagennoù, flourc'h sur eget hentoù roc'hellek ar Menez Arre.

DIAOULEZ. — Tapet ec'h eus riv, paour kaezh ?

SARPANT. — Nann, ur vag eo am eus tapet.

DIAOUL. — Fidamdoue !... Ur vag ?

SARPANT. — Ya, ur vag a oa o tremen, ha lonket em eus anezhi hep teurel pled.

DIAOUL. — O ! forzh va buhez ! Ma teu ar c'heloù-se da zivskouarn Sant Mikael, me a zo graet va stal din ! O ! gwa me ! gwa me ! (*Gouelañ a ra*).

SARPANT. — Petra a zo ? Petra a zo ?

DIAOUL. — Sinet em eus da Sant Mikael ur baperenn da lavarout ne rafen tamm droug ebet ken d'ar bagoù o redek war ar mor !

DIAOULEZ. — Met, da vab, Sarpant Bolazeg, n'en deus sinet netra.

SARPANT. — Penaos em bije sinet, peogwir n'em eus na troad, na pav, na dorn ?

DIAOUL. — Me, am eus sinet, me a zo kiriek evit holl diaouled ha diaoulezed an Ifern. O ! ma klev



Sant Mikael a gement-se !... Dour binniget... dour binniget !

DIAOULEZ. — Ro peoc'h 'ta, kozh leue bras ! Ha neuze, va faour kaezh mab, penaos emañ kont ganit ?

SARPANT. — Setu. Lonket em eus ar vag-se, ha daouzek den a oa e-barzh, evel daouzek prunenn. Ar re-se, n'on ket chalet ganto. Hogen un trizekvet den a oa, ha n'am boa ket gwelet. Hennezh am eus lonket hep chaokat, hag emañ bremañ o c'hoari las em c'hof. (*Son ar pif o seniñ*). Selaou anezhañ !

DIAOUL. — O c'hoari pif emañ, an divergont.

SARPANT. — N'eo ket abalamour d'ar pif, mes an dra-se a ra avelioù-sil em c'hof, hag a ra ur birvilh spontus em bouzelloù ! Ouzhpenn-se, deviñ a ra em diabarzh, hag evel heskennet eo va mell-kein.

DIAOULEZ. — Flip ez an d'ober dit.

SARPANT. — Gwelloc'h e vefe lakaat ar muziko da zont er-maez. Met kaer am eus bet en em dreiñ, en em zistreiñ, lammat ha dislammat, ne zeu ket er-maez, na dre an nec'h, na dre an traoñ.

DIAOUL. — Gortoz, skeiñ a rin war da gof da welout.

(*Tok, tok, tok*)

FULTON. — Aooooooooo !

DIAOUL. — Piv out-te ?

FULTON. — Fulton, eus Nevez-York, en Amerika.

DIAOUL. — Arsa, va faotr, deus er-maez.

FULTON. — Chei ! n'on ket sot ! Er-maez e vin beuzet, amañ emaon war ar sec'h, bitailh am eus, ur pezh kig moc'h a zo ganin hag ur pikol barikennad gwin... enaouet em eus un tamm tan da dommañ va zreid... Me a zo mat amañ !

(*Seniñ a ra ar pif*)

DIAOUL. — Met, paotr, poan a rez d'am mab muiañ karet, Sarpant Bolazeg. Da vuzik a sko war e nervennoù... Da dan a rost anezhañ evel ma vije troet e gwadigennoù ! An dra-se ne blij ket dezhañ tamm ebet.

FULTON. — Marteze ne blij ket dezhañ, Met, perak en deus lonket ac'hanomp ? N'eo ket me am eus klasket anezhañ, heñ ? Gwazh a se evit ar marlonk ! Me a zo amañ dre ret, ha n'in ket kuit.

(*Seniñ a ra ar pif*)

DIAOUL. — Da belec'h ec'h eus c'hoant mont ? Lakaat a rin kas ac'hanout d'al lec'h ma kari... Da Nevez-York ?... Da Londrez... ? Da Naoned ?

FULTON. — Ha piv a zigollo ac'hanon evit va holl beadra a oa er vag ? Da n'eus forzh pelec'h ez in bremañ, e vin ur c'hlasker-bara, hep ur gwenneg toull war va anv. Me a zo ijinour dre vicher... betek bremañ n'em eus ijinet netra ha n'ouzon ket hag e rin biskoazh... Nann, nann ! Amañ em eus pep tra am eus ezhomm, chom a ran !

(*Seniñ a ra ar pif*)

DIAOUL. — Eñ a zo ijinour... ijinour... marteze...

DIAOULEZ — Ha ma c'hoarifemp un dro da Sant Mikael ? Lavar dezhañ penaos ober avel gant an dour !

SARPANT. — Papa Diaoul, hasta afo lakaat anezhañ er-maez; emañ adarre o c'hwezhañ avelioù-sil em bouzelloù; hag e dan a ro terzhienn din.

DIAOUL. — Aoooooo ! Fulton !

FULTON. — Petra c'hoazh ?

DIAOUL. — Selaou 'ta... Ni a ya d'ober ur marc'had... Ma teuez er-maez e lavarin dit penaos lakaat ar bagoù da redek war ar mor hep gouel nag avel... hag e lavari ez pro ez eo te ac'h eus ijinet an dra-se.



FULTON. — Me a zo er-maez.

DIAOUL. — Te a zo ur paotr prim, ha gouzout a rez lammat war ar chañs.

FULTON. — Ha penaos evit ar bagoù ?

DIAOUL. — Setu. War ar follennoù-mañ e kavi pep tra displeget sklaer... Ha bremañ, kae, va faotr, te eo a lakaio bagoù an Diaoul da redek dre vorioù ar bed !

(*Seniñ a ra ar pif en ur bellaat*)

DISPLEGER — *Setu penaos, selaouerion geizh, e kavas Fulton ar vag-dre-dan kentañ.*

*(Displeget e Roazhon-Breizh evit ar wech kentañ gant Strollad « Gwalarn » d'ar 6 a viz Du 1943.)*

# KATELL GOLLET

*gant F. R. A.*

Eus an tu all d'ar mor, ez erruas ur wech er gêr. Un tamm bara sec'h a gemeras, hag ur werennad dour feunteun. Feunteun Kerisbihan-Kreiz, a lavaras diouzhtu. Gouzout a rae peur e oamp ganet, ha traoù kuzh : daoust ha Malen a oar c'hwezhañ he fri bremañ ? a c'houlennas. Hag ez eas kuit. Piv eo, mamm ? Piv eo ? Kit da sutal d'ar brulu war bark an aod, a lavaras mamm, hounnezh a zo da Nenn ha n'eo ket din-me.

D'an noz ez erruas Annaig, a oa da Nenn ivez, war zigarez lazhañ ur yar — ne oa ket evit lazhañ loened Annaig — hag e lavaras : deuet eo evit chom, che va Doue, evit chom, kompren, ar Gatell-gollet-se.

Katell gollet e oa, neuze, hag e chomas. Dek vloaz a-raok e oa bet mezvierez, fri ruz, dizaon, ha kemenerez ivez. Ur vaouez plijus memes tra, lemm a-walc'h, hag a-greiz-holl beuzet e tristidigezh an draonienn-mañ, hep gouzout perak. Ne oa nemet un dra iskis enni : ne dae ket d'an oferenn, mont a rae d'ar gousperoù. Evit kanañ *In exitu Israel de Egypto*, hag ur vouezh he doa a



save en ul lamm betek toenn steredennek an iliz. An dud a selle outi, gant ar c'hoant marteze da welet ar vouezh-se o pignat ha Katell gollet o tarzhañ evel ur baloñs.

Un darzhadenn all a c'hoarvezas. Den ebet ne ouezas penaos, na petra a lavaras Nenn dezhi, hogen un deiz, Katell gollet a lavaras e oa bet gounezet da Zoue gant Nenn, ha setu. Nenn a lavaras d'he zro n'he doa lavaret netra, — gant ma pado, emezi, e-giz-se e teuio d'an oferenn e-lec'h mont d'ar gousperoù.

Ober a reas ur bern traoù all. Hogen ar bravañ tout hag an iskisañ eo e vevas neuze a-ziwar dour feunteun Kerisbihan-kreiz, legumajoù kriz, ha yodkerc'h. Hag ez en em lakaas sirius da zeskiñ d'an dud tro-war-dro penaos bevañ, penaos en em walc'hiñ, ha penaos kaout doujañs ha karantez evit ar feunteun-se. Me n'on ket souezhet e vije bet karet ar feunteunioù gant ar sent kozh koad a zo er chapel, emezi.

Ne bado ket, a lavare Nenn, ne oar ket chom war ribl an toull ; kouezhañ a raio.

Pell ' zo emañ kouezhet Nenn e toull an Ankou hag eben a vez gwelet war an hentoù, gant he divjod uhel ha yac'h hag he daoulagad bihan glas-louet. Kozh evel an hentoù eo bremañ, ha yaouank bepred, dre c'hras al legumajoù kriz. Hag e sell ouzhimp hag e lavar :

N'oc'h ket heñvel ouzh ho mamm-gozh, nann; ur penn kaer he doa, evel a garan, hir, ha kalet evel hini an dud o deus savet ur vuhez a-ziwar an dizesper; gwir eo hoc'h eus amzer marteze... marteze ho pezo chañs a-walc'h da gozhañ...

# UR SKRIVAGNER IWERZHONAT LORD DUNSANY

*gant BENEAD*

Dianav a-grenn d'ar Vretoned eo Lord Dunsany, am eus aon. Troet eo bet e galleg unan hepken (*Levr ar Burzhudoù*) e-touez e oberennoù niverus; hini ebet e brezhoneg. Ne oufemp netra pe dost diwar e benn, a gredan, paneve ur studiadenn lemm, embannet dek vloaz 'zo, en un dastumadenn eus Bro-C'hall.

Piv 'ta eo Edouarz Yann, triwec'hvet Baron Dunsany ? Un denjentil a renk uhel, perc'henn d'unan eus ar c'hosañ titloù eus ar Bariezh (ar *Peerage*). Un Iwerzhonad a ouenn daer, ferv zoken. E dadoù-kozh a lakae ar paour kaezh vilened da grenañ. Krennlavarioù iwerzhonek o deus miret betek bremañ ar soñj eus ar spont a skigne tro-dro dezho.

Ganet eo bet er bloaz mil eiz kant triwec'h ha triugent tost da d-Tara, ar run brudet, karet gant ar Ouezeled. Aet da ofiser, e stourmas, en un doare kalonek-tre, e kreisteiz Afrika, ha goude-se e Bro-



C'hall, e-pad ar brezel bras. Plijout a ra dezhañ dreist-holl hemolc'hiñ al loened bras gouez. Ar gwellañ chaseer eus Iwerzhon a-bezh eo, hervez e genvroiz.

Un diforc'h bras a zo. evit doare, etre an den, gwelet a ziavaez, da vihanañ, hag e oberenn vistr ha skoemp.

Rak an oberenn-se a vev en ur bed leun a faltazi, en inizi an huñvre c'hlan hag ar varzhoniezh veur.

Ur skrivagnour ampart war e vicher, o c'houzout krouiñ bedoù, doueed, tud, traoù nevez-flamm ha marzhus, diwar froudennoù e spered, setu Lord Dunsany.

Doueoù eo en deus krouet da gentañ, en e levr « *Pegana* », embannet e naontek kant pemp. Ar skrivagnerion a-vremañ n'int ket gwall-droet war an doueedoniezh, anat eo. Gwell a se marteze evito hag evidomp, rak piv anezho en dije graet ar burzhud a reas Dunsany; sevel ul levr na gomz penn-da-benn nemet diwar-benn falsdoueed, ha n'eo ket randonus tamm ebet evelato. Ul levr fentus hag ijinek, er c'hontrol, ha na gemer netra eus ravoderezhioù arabadus al levrioù klasel.

Bez' ez eus e « *Pegana* » ur mor a zoueed, bras ha bihan, galloudus pe c'halloudusoc'h. Bez' ez eus mistri kreñv-spontus, en o dorn ar c'hurun hag an avelioù dirollet, hag an doueed dister kuzhet er skeudenn, er moged, e sioulder an abardaezioù.

Bras pe vihan, ez int bepred drouk, kriz ha laouen war un dro. C'hoari a reont. Plijout a ra dezho ober troioù kamm an eil ouzh egile. Troioù gwashoc'h c'hoazh a reont ouzh an dud. Un tammig levenez war an douar, ha setu-i o vont e kounnar ruz diouzhtu. Met tapet-berr e vezont o-unan a-wechoù. Un doue o vezañ roet, diwar c'hoari, ene ur brezelour-meur d'ur paour kaezh sklavour, setu

argaset an holl zoueed gant ar penngadour nevez. Ur c'hren-douar, dirollet diwar warizi gant daou zoue dister, a flastr mik an idoloù reuzeudik o-unan, dindan dismantroù o azeulva.

Rak marvel eo falsdoueed Lord Dunsany. C'hoarielloù etre daouarn an Tonkadur hag an Degouezh, n'int ket muioc'h. Pezhioù ar gwezboell ramzel, c'hoariet diziwezh gant an div c'halloudezh-se, « war zigarez tremen ar beurbadelezh » evel m'en deus gwelet ervat an diouganer Ord. Met arabat hel lavarout !

Hervez Dunsany, e varvo an doueoù diwezhañ a-benn ar fin, koulz hag an dud diwezhañ. Kouezhañ a raint dindan taolioù didruez o enebourez touet, an Amzer. Ha neuze e pennfollo an Amzer hec'h-unan. Kemmeskañ a raio gant he daouarn dall ar c'hantvedoù hag ar c'hantvedoù. D'ar predse e teuio ar freuzh meur, o stlepel da viken an holl voudoù en Nannvoud.

Dunsany a blij kalz dezhañ komz diwar-benn an Amzer. Perak ? An amzer a zo a-du gantañ a-enep d'ar sevenadurezh a-vremañ, hag hi n'he deus ken ene na faltazi. Laouen eo an Iwerzhonad o soñjal e vo Kêr-Londrez distrujet gant an Amzer, hag e teuio en-dro, en he lec'h, ar maezioù, ar gwez ar bleuñv, « evel ur bobl en harlu a zeu en-dro goude ar brezel ». Selaou a ra gant plijadur hiboud ar gevnidenn a vouskomz : « Petra eo an den ? Mab-den ne ra nemet sevel kêriou evidon. Evidon-me eo e voe savet Babilon ha Tir ; me eo a ra va mad gant an holl labour eus ar bed.»

Ya, ne chom netra pe dost eus ar savadurioù lorc'hus hag ar skeudennoù kaer a Vro-Hellaz. hogen bez' e vir an dud en o spered mojennoù koshoc'h c'hoazh. Rak ar faltazi eo a ren war ar bed muioc'h eget ar spered. Ken gwirion hag ar c'horf ez eo, ken diarvar hag an traoù danvezel, ha



ken ret all da Vab-Den. Re a dud a zo, oc'h ober traoù gounidus. Dav eo d'ar barzh ober traoù munut ha skañv, a raio fae ouzh galloud an Amzer hag a savo an dud a-us d'o foultrenn bemdeziek.

Ar varzhoniezh, setu eta an dra dalvoudusañ. War al lestr en argoll war mor an ankounac'h, emañ ar barzh o sevel ar radell a chomo hec'h-unan-penn war c'horre, pa vezo goueledet ar peurrest.

Hervez Dunsany, pa steuz ur bed, ne wel an doueed o tont en-dro daveto nemet ur skeudenn danav anezhañ : donezon divarvel ar c'han degaset dezho gant an elerc'h.

Tremenet gantañ ar bevennoù a dres dimp an douaroniezh c'hinus, eo aet an Iwerzhonad e-barzh ar Rouantelezh varzhus, ma koroll enni Ariel hag ar Boudiged mibin. Evel-se en deus savet meur a levr dudius.

«*Bennozh an Doue Pan* » da skouer, a zispleg dimp istor ur paotr yaouank, o vevañ en ur gêriadenn gollet e-kreiz ar c'hoadeier. Ne oar tra ebet nemet huñvreal ha c'hoari fleüt. Gant e sonerezh, e strobinell tamm-ha-tamm evelato ar re yaouank hag ar re gozh. Neuze e koroller, e reer lidkinnigoù e sklaerder al loar. « An traoùigoù peurbadus a zeu en-dro sioulik ». Stourm a ra, da gentañ, ar ministr protestant ouzh an douelladenn risklus. Stourm a ra c'hoazh, ur sul diwezhañ, en ur brezegenn helavaroc'h eget kustum. Met flouroc'h eget e vouezh, e klever sonioù diaoulek ar fleüt, o sachañ war o heul, en tu-hont d'e barrezianiz, ar pastor e-unan.

Hag eñ, gounezet a-grenn gant an achanterezh pagan, an hini a lazho an tarv war an aoter drouizel. Pan a zo trec'h...

Fromusoc'h ha donoc'h eo ul levr all. « *Merc'h Roue an Elfed* ». Eno emaomp en tu all d'ar bed

gwirion, pe gentoc'h emañ c'hoazh tud al levr war hon douar-ni, met ken tost d'ar c'hevrin ma vezont dedennet gantañ hep ehan. Klask a reont un dra bennak en tu-hont d'o buhez pemdeziek. N'emañ ket pell Bro ar Gened, gant he sklerijenn voull, he douriou bagol, bleuniou prunus o tizeliañ a-us d'al lennoù sklintin. Setu darempredoù o kregiñ, hanter aon, hanter c'hoant, etre an daou ved, « ken tost ha ken pell war un dro ». A-wechoù e tosta Bro ar Gened, a-wechoù e pella, o lezel war he lerc'h ur gouelec'h krin ha mantrus... Betek an deiz ma teu da wir ar burzhud, dre nerzh-youl ha kalon un den yaouank. Ar vevenn skedus a ya war-raok goustad da gentañ ha, da c'houde, buanoc'h-buanañ. Didrec'hus ha mezevellus evel al lanv, e teu ar Vro genedus da veuziñ holl draoù an eil Bro...

Romantoù Dunsany a zo eta ijinet diwar faltazi hepken. Se ne vir ket outañ da skrivañ traoù fentus. Evel e genvroad Swift, e plij dezhañ ober goap, en un doare skañv pe daer, kriz zoken a-wechoù, iskis ha souezhus bepred. En e oberenn : « *Burev-eskemm ar poanioù* » e tiskouez dimp ur stalig, e Paris, e teu enni an dud da eskemmañ o foanioù : ur vaouez n'he deus bugel ebet a gemm he zonkadur gant ur vamm a zaouzek krouadur, un den toc'hor a resev ur vuhez hir digant un den all hag en doa c'hoant d'en em lazhañ... Ar skrivagner, eñ, ne c'houlenn nemet dilezel e aon rak an droug-mor, evit an aon rak ar bignerez...

Met plijout a ra dezhañ muioc'h c'hoazh gwiskañ pep tra gant barzhoniezh. Ul lusk bras a zo ennañ, ul lañs kreñv, a gas anezhañ uhel ha pell, war ar morioù-hud, leun a listri kollet korf ha madoù, ha chomet bev koulskoude dindan kinkladurioù-bezhin.

N'emañ ket Dunsany en e vleud pa glask mont re



dost d'ar gwirvoud. Setu perak moarvat n'en deus ket gallet lakaat en e bezhioù-c'hoari (un tregont bennak anezho) ar sked dispar ha kevrinus a gavomp en e levrioù all. Ar c'hoariva n'eo ket graet marteze evit huñvreoù bliv ar varzhoniezh. Ret eo dezhañ ober gant traoù fetisoc'h.

Blaz al ludu a zo gant pezhioù Dunsany. Pep tra a zo dic'hoanag enno, drougiezh an doueed ha fallagriezh ha sotoni an dud. Er « *Porched Skedus* » e welomp daou laer, Jim ha Bill, goude o marv, en ur c'hev don ; er voger, e sked dor ar Baradoz, morailhet-mat. Netra d'ober ; an holl voutailhoù a zo goullo : serret eo dor an Neñv. Erfin, e kav Bill an tu da zigeriñ an nor. Ha petra a wel? Tra ebet. Ar Baradoz n'eus ket anezhañ. N'eus netra. Ha setu ma strink ur c'hoarzhadenn euzhus, divent, a leugn ar c'hoarilec'h penn-da-benn. C'hoarzh an doueed oc'h ober goap ouzh ar paour kaezh tud touellet ganto...

A, adlennit bremañ, m'ho ped, « *Ar Porched Du* » en Troellennoù Glas ! Mennad Maodez Glanndour ne oa ket, a gav din, sevel ur barez d'an oberenn iwerzhonek. Hep gouzout dezhañ eo 'ta, en deus roet un eilgeriadenn kaer-dreist da bezhig Dunsany. Daoust dezhi da vezañ livet e du gant an oberour, ez eo treuzet gant ar sklerijenn beurbadel an nor a stok outi Bouddha. Pa zigor, emañ Doue hon Tad war an treuzoù...

Met sellomp adarre ouzh Dunsany hag e oberenn. Un oberenn ha n'eo ket boutin tamm ebet. Un den ha n'eo ket boutin kennebeut all. « Gwelet em eus anezhañ », eme unan eus e geneiled, « oc'h ober raktres ur pezh-c'hoari, o sevel ur gontadenn, oc'h ijinañ dek darvoud bennak evit e zanevelloù ha kement-se e-kerz ur beurevezh ». Un den a labour dizehan diwar e faltazi. Heñvel eo ouzh hor Villiers de l'Isle Adam : goapaer ha lorc'hus-

eveltañ. Nemet e vage ar Breizhad doujañs ouzh Doue ha karantez evit an dud. Ar feiz ne rae ket diouer dezhañ. A drugarez Doue, n'eo ket Breizhiz techet d'ober gant an dro-nac'hañ, nag er yezhadur, nag er vuhez, evel ma lavare Maodez Glanndour, n'eus ket pell. Dunsany, er c'hontrol, a vesk en un doare iskis en e gasoni : « ar veleion, ar genwerzhourion, ar vistri-skol hag ar gelaouennerion ». N'en deus truez ebet evit Mab-Den. Touellus eo ar goanag, dic'halloudus ar striv, didalvoud ar feiz. Evel ar falsdoueed ijinet gantañ, n'eo an den hervezañ nemet ur c'hoariell dister etre daouarn an Tonkadur fallakr.

Komz a ra Dunsany evel Anatole France, a lavarot din. Gwir eo ha n'eo ket gwir. Rak Anatole France en deus klasket argas pep touelladenn diouzh spered an dud. Dunsany a glask, er c'hontrol, mirout, sevel touelladennoù. « Ar Faltazi eo an den. N'heller ober netra evit Mab-Den nemet kreskiñ, uhelaat e faltazi. Hag en e oberenn n'eus nemet ur mennad, dezhañ un dalvoudegezh kevredigezhel : mont didruez a-enep d'ar pezh a zistera faltazi an dud ».

An huñvre, ar faltazi, setu eta ar pezh a sikour an dud da zougen samm ar vuhez. Ar speredoù uhel a lakaio ouzhpenn an arvarerezh hag an arz.

Ya... Daoust hag e vefe a-walc'h ar faltazi evit bezañ ivez hor finvez ? Daoust hag e ra vad an holl faltazioù ? Daoust ha n'eus ket, etre an huñvre hag an danvez, etre bed ar vojenn hag hon douar-ni, bed ar wirionez hag ar furnez, ur bed divent a vev ennañ, bev-buhezek, hon ene divarvel, ur bed dezhañ Kened ha Barzhoniezh kalz muioc'h eget da n'eus forzh pe c'hourvojenn ijinet diwar faltazi un den ?

Paour kaezh reuzeudion ac'hanomp ma rankfemp tennañ nerzh d'hor buhez digant broioù



diwirion ha goullo, ha ni o tougen en hor c'hreiz ar Rouantelezh vev !...

Oberenn Lord Dunsany ne gas ket ac'hanomp « a-us » d'ar vuhez, « e-kichen » ne lavaran ket. Evel ma skrive ur gall, Loeiz Paol Dubois ; « Speredoù 'zo, a garo muioc'h « *Kestell an Ene* », e-giz Santez Tereza, eget ar c'hestell savet er c'houmoul diwar faltazi hepken ». Aes eo dimp klask en huñvre digarez da dec'hout diouzh ar vuhez, diouzh an dlead. Re aes zoken. Rak se a vefe, sur mat, hep mui ken, en em sankañ er gaou, serriñ ouzhimp an nor d'ar gwellaat ha d'al levenez wirion.

Ur skrivagnour meur, ur c'hrouer galloudus eo Lord Dunsany. Roet en deus ur sked nevez da lennegezh e Vro; kresket en deus teñzor pinvidikmor ar mojennoù hoalus a gan Iwerzhon abaoe kantvedoù eviti hec'h-unan hag evit ar pobloù all. Ha koulskoude n'en deus ket gounezet kalon e genvroiz. Chom a ra Iwerzhoniz disfizius en e geñver. Hag ar gwir a zo ganto, hep mar. Er stad arvarus m'emañ c'hoazh Iwerzhon, ret eo dezhi stourm ha strivañ, mirout he c'halon domm hag he fenn yen, derc'hel d'he feiz dreist pep tra. Stagañ he c'harr ouzh ur steredenn, evel ma lavare Valera, n'eus tra gwelloc'h evit ur bobl gelt, met gant ma kendalc'ho da sankañ don hec'h erv en douar, d'ober he labour-pobl, da gas da benn he flanedenn hag he dlead, evit ar bed-mañ hag ar bed all.

Kenteliòu a nerzh hag a feiz eo a ra diouer ar muiañ dimp-ni, Bretoned, ha setu perak n'hon eus ket c'hoant bras e vefe troet e brezhoneg pep levr eus ar skrivagnour tra-mor. Mat e vefe, koulskoude, goude ar brezel, ober un dibab, treiñ pennadoù a rofe dimp blaz ar stivell-hud a strink en oberenn Dunsany, hag a c'hell freskaat hon diweuz, peogwir n'eo ket, siwazh ! evit terriñ hor sec'hed.

# HELLO HA NI

## *gant Roperzh AR MASSON*

Kêr an Oriant en deus savet delwennoù d'he bugale vrudet : Bisson, Brizeug, Jules Simon, Victor Massé, d'ar c'hozh depute Nail ivez. N'he deus ankounaet (ar pezh a lakay da c'hoarzhin hon douarened), nemet Kalloc'h ar barzh ha Hello ar prederour ! Piv a lenne Hello setu c'hoazh un nebeut bloazioù ? An dud dreist evel hennezh nen dint ket komprenet en o gre. Re bell ec'h a o gweled, betek soñjennoù na vint ket re o c'henvroiz nemet goude un amzer hir.

Bremañ pa 'z eo o sevel urzh ur bed nevez, warlerc'h dismantroù ur brezel ramzel, emañ deut da vout menozioù Hello, evit ar re a oar sellout, diskoulm meur a gudenn, dreist-holl hini klotelezh al lezenn gristen gant dasorc'h ar « gouron » en hon touez.

Daou brederour er c'hantved diwezhañ en deus diazezet ar pezh a sav bremañ : Lamennais a-zivout ar werin, Nietzsche a-zivout an dibab. Un den evel Hitler, splann eo, a zo mab speredel an eil hag egile.

Reizh eo soñjennoù an Doktor Bréhat pa skriv en e levr nevez « *Lamennais le trop chrétien* » (daoust da fazioù arall stank) pegen kreñv eo bremañ levezon ar beleg breizhat. Pa lavar Hitler en e levr *Mein Kampf* n'hell ket bout randon ur brogarour mar chom e-kreiz ar werin reuzeudigezhoù ha truegezhoù mezhus a laka mab-den dindan renk an aneval, emañ diazezet sonn ar pezh a c'houlenne digant tud e amzer ar skrivagner malouat. Lamennais neoazh a grede, hervez fazioù e gantved, ne oa tu da zisoc'h gant mad ar werin nemet dre reiñ dezhi ar galloud politikel. Fazi euzhus e-keñver an dibab, a vez evel-se izelaet e renk ar re wanañ, a-enep da lezenn an Natur. Fazi euzhus ivez e-keñver ar gristeniezh, hervez ma laka ar werinelezh, aotreet gant an Iliz, e renk un dra ret groñs, kelennadurezh kondaonet gant lizhiri Roma a enep da Lamennais.

A du arall er c'hantved diwezhañ e sav mouezh c'hwerv Nietzsche, an hini a ziforc'h kristeniezh c'hourel ar Grenn-amzer diouzh hini bremañ, hep gwelout ne oa houmañ nemet kelennadurezh tud a feiz (1) a-du gant fazioù ar werinelezh ha tamm ebet soñjenn difiñv an Iliz.

Hiziv an deiz emañ pobloù yac'hañ Europa a-du groñs gant temz-spered Nietzsche e-keñver ar pezh a sell an dibab hag e gefridi, a-zivout karantez ar vuhez risklus ha brud ar c'houroned.

Ha gwir eo, hervez Nietzsche eñ e-unan ha skrivagnerion evel de Montherlant (*Solstice de Juin*) ha Rebatet (*Les Décombres*) emañ ret d'an urzh nevez sevel a-enep da lezennoù dic'hourel ar gristeniezh ? Goulennomp ar respont digant Hello, an hini en deus skrivet pajennoù tan evit klod an denhini dreist ha pennadoù ken kriz ha don a-enep d'an den-krenn, gant ur spered kristen rik a spontas tud lent e amzer. Anat eo nen deo ket anavezet Hello gant ar skrivagnerion hon eus komzet anezhe uheloc'h. Ne vennont mui krediñ emañ ken gourel

ar gristeniezh wirion. Met Kelted omp-ni, akoulzet ha boazet a-werso d'un temz-spered kreñv ha kristen war un dro, hini ar Chouaned hag o gourdadoù. Adlennomp enta « An den », « Div bladenn ar valañs », levrioù galloudek ar C'helt meur (2). Meizout a raimp gante e klot hon henc'hizioù kristen gant an urzh nevez, en ur mod souezhus. Mantrus e vehe bet krediñ, gant pobloù gwanoc'h o spered, evel kenvroiz Montherlant ha Rebatet, n'hellomp adsevel hor bro nag Europa a-bezh nemet gant nac'h luskoù uhelañ hon ene.

Trugarez Doue, chomet eo ken yac'h hor gouenn m'emañ eeun en hon touez ar pezh a vez diaes evit ar re arall. Menozioù kreñv Hello (3), ar c'hristen gourel, a vo diazezoù sonn hon amzer da zonet.

(1) Ret eo anzav e oant stank ur spont ar re-se hag emaint c'hoazh hiziv stankoc'h eget biskoazh. Met an dud a dremen hag ar wirionez a chom.

(2) Lennit dreist-holl e-barzh al levr « An Den » ar pennadoù anvet « An den-krenn », « An enor » e-barzh al levr « Div bladenn ar valañs », « A-zivout ar garantez speredel ».

(3) Dalc'het em eus d'ar stumm boutin evit skrivañ Hello. Gwell e vehe e brezhoneg skrivañ *Heloù*.



# AN AMPROUIÑ-POELL HAG AN AMPROUIÑ-GOUESTONI

## *gant Goulc'hen AR PAGAN*

« Amprou-poell » a c'hell bezañ graet eus an arnodenn-se a zo he fal amprouiñ ha sondañ skiant-poell ur bugel pe ur c'hrennard bennak. An amprouiñ-poell, evitañ da vezañ implijet muioc'h-mui er broioù-krec'h, a vez graet nebeut-tre gantañ e Bro-C'hall. Un den hag a zo Rice e anv eo a lakaas an amprouiñ-poell da dalvezout, e 1883. Evit sevel tud evit ar brezel, war gement tachenn a vrezele-rezh a zo, eo e voe graet implij da gentañ eus an amprouiñ-poell, er Stadoù Unanet da gentañ-holl. Diwar-se ec'h anavezed pehini a oa ennañ danvez ur c'hanolier, pe danvez un tommer, ur martolod-kestell, hag all. Rak e-pad ar brezel all da nebeu-tañ, ar verdeadurezh an hini eo a ranke kaout mailhed war un dachenn-vicher resis. Echu ar brezel, ez en em ledas muioc'h-mui an amprouiñ-poell, dreist-holl e Bro-Saoz, en Alamagn, e Belgia, nann hepken evit seveniñ ezhommoù ar brezel,

hogen ivez evit sondañ gouestoni un den war ur vicher pe vicher.

Peuzdianav e oa e Breizh an amprouiñ-poell kent ar brezel-mañ. Ne oa ket dianav-krenn evelato. Diwar skouer ar Stadoù-Unanet e rae gantañ ar verdeadurezh-vrezel e Brest, e-sell amprouiñ skiant-poell ar vartoloded-da-vezañ, da gentañ, hag ivez dibab en o zouez ar ganolierion, an dommerion, ar sekretourion he doa ezhomm anezho. Setu amañ e berr gomzoù penaos ez ae en-dro ar Burev-Amprouadur-poell e Brest, anvet e galleg — hag anvet fall, d'am meno-me — « *Centre de Psychotechnie de la Marine* ».

Ar vartoloded-da-vezañ a veze roet dezho pep a gaier, ennañ ur follenn bennak gant goulennoù a bep seurt a rankent seveniñ e-pad ur pennad-amzer merket a-raok. Setu un tañva anezho : « Pet lost o deus pemp kazh ? Pe liv eo un aval-tomatez bet lakaet en dour ? » Tresadennoù e-leizh a oa ivez er c'haier-se. Unan a ziskoueze ur bern nadozioù kemmesket-holl, d'an arnodennad da lavarout pet a oa anezho. War unan all e weled un den bras hag unan bihan-bihan ouzh e gichen ; a-us d'an dremmwel ez ae da guzh an heol, holl-skedus c'hoazh ; war an douar e oa skeud an hini bras bihan-tre. ha skeud an hini bihan bras meurbet. An arnodennad a ranke da ziskouez fazi an dresadenn.

Ar respontoù a veze madik a-walc'h ha dibaot oa ar baotred korbellet. Daoust da se e oa an arnodenn savet fall ha kaset da benn gwashoc'h c'hoazh.

Her gouzout a reer, ar vartoloded a oa e merdeadurezh-vrezel Bro-C'hall a oa an darn vuiañ anezho paotred a Vreizh, paotred a Vreizh-Izel dreist-holl. Ar re anezho a oa engouestlet e Brest a oa brezhonegerion an holl gwitibunan koulz lavarout. Ma ! an holl ouizieion hag o deus pleus-



tret war an amprouiñ-poell a zo a-unvan o lavarout ez eo ret sevel goulennoù an arnodenn e yezh pemdeziek an arnodennidi. Kement-mañ a zo retoc'h c'hoazh en arnodenn-se eget e ne vern pe arnodenn all. Ya-da, hogen...

Evit gwir, ne oa ket lakaet evelato ar brezhoneg a-gostez « a priori ». Ar mezeg a oa e penn ar servij-amprouadur e Brest (hag eñ un estrañjour da Vreizh), en doa lakaet sevel ur roll goulennoù e brezhoneg. Ar roll goulennoù-se, siwazh, a voe savet fall: brizh e oa ar brezhoneg anezhañ, hag e-lec'h ober ur roll nevez, evel ma vije bet ret, ne voe graet nemet treiñ ar goulennoù diwar ar galleg, daoust na glote ket darn anezho ouzh ar brezhoneg. Anavezet mat eo koulskoude ez eo bet kemmet hag adstummet roll-goulennoù ar « Carnegie Institute » a oa bet savet e saozneg, pa voe degemeret gant ar C'hallaoued hag ar Spagnoled, dezhañ da glotañ gwelloc'h a-se ouzh o yezhoù hag o speredoù dezho. E brezhoneg e vije bet ret ober kemend-all. Ouzhpenn-se ne oa kinniget ar roll-goulennoù brezhonek nemet d'ar re a oa dister-tre o anaoudegezh war ar galleg, pa vije bet ret her reiñ d'an holl a oa ar brezhoneg ar yezh pemdeziek evito. Ret eo marteze degas d'ho soñjoù, selaouerion ger, e veze hag e vez c'hoazh techet ar vrezhonegerion da gaout mezh eus o yezh : diwar-se e veze didechet ar re a gomzan anezho da anzav ne ouient ket mat ar galleg.

Rak-se e oa falset an arnodenn end-eeun : mar doa degemeret an darn vuiañ eus an arnodennidi e oa abalamour ma oa an arnodenn eus ar re aesañ. Ur wech, soñj mat am eus, ez on bet souezhet o welout ur paotr a Vro-Leon o reiñ d'ar goulenn am eus komzet anezhañ uheloc'hik, — hini skeudoù an den bras hag an den bihan, ma oa goulennet diskouez fazi an dresadenn, — ar

respont-mañ, e brezhoneg : « An diaoul a zo kreñv, mes an Aotrou Doue a zo kreñvoc'h c'hoazh ». Kinniget d'ar paotr ar roll brezhonek, e roas diouzhtu ar respont dereat e-lec'h ar respont kentañ, n'en doa na penn na lost.

Da heul an amprouenn-boell e veze sevenet amprouennoù all, o fal gouzout ha barrek e oa hèmañ pe hennezh war an dachenn-vicher a blije dezhañ ar muiañ. An arnodennidi a veze lakaet er gambr du, da welout pegen lemm e oa o daoulagad, ha darn a ranke da seveniñ c'hoazh arnodennoù diouto o-unan, e-keñver an nerzh, an nervennoù, hag all. Eus an holl arnodennoù-amprou-se e vez graet « test » e saozneg hag e galleg. N'int ket holl heñvel-mik koulskoude, ha karout a rafen ober « amprouennoù-gouestoni » pe « amprouennoù-micher » eus an eil re. Mar doa kaset da benn e Brest an arnodenn-boell en un doare... diboell, lavaret em eus perak, ne c'hellan ket lavarout an hevelep tra eus an amprouenn-c'houestoni. Anavezetoc'h eo houmañ, ahendall, eget an hini gentañ; ha ne lavarin netra ouzhpenn diwar he fenn.

Taolomp evezh ez eo an amprouiñ-poell, koulz hag an amprouiñ-gouestoni un dra naturel hepmuiken : kent ober implij eus ur roc'h. *ha nann da c'houde*, e klask un ijinour pe un tisavour gouzout ha kalet pe dener eo. Al liorzhour a fell dezhañ gouzout doare un hadenn nevez a-raok *ha nann goude* ober ganti. N'eo ket ur souezh enta ma klasker gouzout gouestoni un den a-raok e c'hoprañ e-pad sizhunvezhioù en ur vicher na zere ket outañ marteze. E-giz-se ec'h esperner un amzer brizius. Dilerc'hioù an arnodennoù-se a zo resistre : milionoù a skouerioù, diwar an arnodennoù bet kaset da benn er broioù all, a c'hell her prouiñ. Ne gomzan ket hepken eus micherioù ar brezelerezh, hogen eus an holl vicherioù gwiti-



bunan, daoust pegen dister bennak e c'hellfent bezañ. Rak an amprouiñ-poell, koulz hag an amprouiñ-gouestoni, a c'hell heñchañ ar baotred... hag ar merc'hed yaouank etrezek ar vicher a zere outo. D'ar Vretoned o-unan da lakaat, goude ar brezel-mañ, kentel ar broioù all da dalvezout en o bro : kalz o deus da zeskiñ diganto war an dachenn-se, evel war veur a dachenn all.

*(Displeget e Roazhon-Breizh d'ar 4 a viz Du 1943.)*

# FIND E TI RAMZ AN DRAONIENN

*aozet gant KERLANN*

Un nozvezh da serr-noz edo Find, Cailte hag Oisin war vale o-zri. « Dont a ra an noz », eme Find pa oant degouezhet e-tal krec'hienn Bairnec'h, « poent eo deomp klask ur goudor da dremen an noz ». Teurel a reas e selloù war-du an draonienn, hag eñ gwelout un ti ha n'en doa ket gwelet eno biskoazh a-raok.

Trouz klemmoù ha garmoù a save diouzh an ti ha, dirazañ, en e sav, edo ur ramz iskis e neuz, daoulagad outañ krenn evel vioù mouilc'hi, du o liv, liv an Ankou, o riboulat en e benn buanoc'h eget ur c'had dindan dec'h.

Louet evel ur skod kelenn e oa gwrizioù e zent, melen aour ar begoù. Treut-ki e oa e zivesker, begek ha du seulioù e dreid. Du-glaou e oa melloù e izili, penn-kil ha troad.

« Bezit deut mat! » eme ar ramz dezho, « deuit tre en ti, me a zo o vont da gas ho marc'h d'ar marchosi. »

Pa oant aet holl e-barzh e kemeras ar ramz en ur c'horn chadennoù houarn hag e sparlas an nor



ganto. Ne oa ket tu da zen ken da vont er-maez, ha pa en dije karet mont kuit.

« Kevarc'h ! Salud dit-te, a Find », eme ar ramz. « Pell 'zo n'out ket bet dre amañ ouzh va gweladenniñ. Graet e vo war da dro a-zoare, n'az pez ket aon ! » Find ne respontas netra. « Azezit aze, war ribl ar gwele-mañ », eme c'hoazh ar ramz. Goude-se ez eas da gerc'hat ur gibellad dour hag e stagas da walc'hiñ o zreid evel ma oa ar c'hiz d'ober gant an ostizion pa zegemerent beajourion en o zi. « Anoued hoc'h eus, moarvat », eme ar ramz, « gortozit. Hep dale e vo tan mat amañ d'ho tommañ ».

Skourroù skav sec'h a gemeras hag e lakaas an tan da gregiñ er wrac'hellad.

Bouilhadoù moged stank-stank a savas diouzhtu, ken stank ha ken mougus ma voe bec'h o tennañ an anal. Ma voe darbet d'an tri beajour mougañ ha mervel.

***

Ne voent ket pell avat o welout ne oant ket o-unan en ti. Bremañ e save an dud-se diouzh pevar c'horn al lochenn da dreiñ ouzh an tan. Spontus e oa doare an teuzioù-se, pa savjont holl o fenn : ur wrac'h e oa du-moged, euzhus, tri fenn dezhi, unan o leñvañ, an eil o c'hoarzhin, hag an trede o kousket. Diouzh an tu all e oa ur gwaz, hep penn, gantañ e-kreiz e vruched ul lagad hepken o sellout dirazañ.

« Ac'hanta ! » eme ar ramz, « ken na vo prest koan, ne vo ket servijet deoc'h a verenn vihan. Rak-se, roit un diduell da Find, roue ar Fenianed, ha ra savo evit-se tud an ti ».

« Savent », eme ar wrac'h.

Eus ar c'horn tostañ ouzh Find e savas nav c'horf-bras hag eus an tu all e savas nav fenn. An

nav fenn-se a laoskas nav youc'h skiltr, rust, euzhus, spouronus, uhel-uhel. Ar wrec'h, ar ramz hag ar c'horf-den, eus ar penn all, a respontas raktal. Ouzh son ar werz a ganent e vije bet diveret ar gwad diouzh pennoù ar wazed, e vije bet dihunet ar re varv ha deuet e-maez o bezioù, e vije bet kouezhet semplet ar re wak o c'halon. Euzhusat, spouronusat ton, dreist d'ar re all. an ton a gane ar c'horf dibenn. War-bouez nebeut e vije bet faoutet pennoù an dud ouzh o selaou gant nerzh ar youc'hoù a laoskent. « Bremañ, selaouit ! » eme ar ramz. « Ra vo prest ar pred ha servijet ra vezo d'ar roue Find ». Neuze e tavjont.

⁂

Sevel a reas ar ramz, mont d'ar marchosi, lazhañ marc'h Find, e ziskroc'henañ ha, diouzhtu, e droc'hañ e tammoù gant e gontell. Cailte, kounnaret, a vennas tagañ ar ramz.

« Chom sioul », eme Find. « ha bezomp anaoudek dezhañ, pa lez ganeomp hor buhez. Ne vern marv hor marc'h ! »

En ti e voe adkroget adarre gant an hevelep kanaouenn, a vouezh don.

« — Reizh-kaer eo ober deoc'h un degemer mat », a skrignas ar ramz ; « ur sonerezh dišpar a zo bet graet evidoc'h ». Aozañ hanter-kant ber koad kerzhin a reas ar ramz, hag o lakaat ouzh an tan, warno penn ar jav da boazhat. E-lec'h gortoz, avat, ken na vije poazh ar c'hig, her c'hinnigas raktal da Find da zebriñ.

« Kas da voued ganit, a ramz ! » eme Find, « rak ni du-mañ n'omp ket boas da zebriñ traoù a seurt-se. Kalz ne vern, evit ur wech, ma rankomp ober kof-moan ».

« Fall ec'h eus komzet, ya, fall ho kweladenn



du-mañ », eme ar ramz, broc'h ennañ. «Nac'hañ hor boued hag hor feukañ, gour all ebet araozoc'h n'en deus kredet ober. Bezet a vezo », emezañ, « reiñ a ran deoc'h va ger e savimp enep deoc'h ».

⁂

Neuze, e-barzh an ti, e savjont holl en o sav. Kerkent, e varv an tan. Stardet e vez Find en e gogn, hejet-dihejet e vez, ha kannet a-zoare. Hag evel-se an noz-pad betek ar beure, o youc'hal hag o c'harmiñ. Ne ziskrogjont ket diouzh Find, en doare ma chomas an tri den anezho gourvezet-mik war an douar, krog enno an derzhienn-gousk, difiñv-kaer, evel marv. Chom a rejont er stad-se betek antronoz vintin.

Pa zeujont enno o-unan adarre, an deiz war-lerc'h, ne weljont eno na ti, na tud, nemet maezioù kompez-kaer tro-dro dezho. Setu penaos e tihunas Find. Kavout a reas e varc'h stag ouzh ur wialenn, disaotr, dinamm ha dizroug-kaer.

Neuze e talc'hjont kuzul kenetrezo evit dont da c'houzout piv oa kiriek d'an dismeg-se outo. Ober a reas Find gant un dro-hud : da gentañ e kanas ur ganaouenn : *teinm laida* « Tan ar C'han ». Neuze e lakaas e viz-meud en en c'henou stok ouzh e zant-korn ha kerkent e voe diskuliet dezhañ an dra.

« E gwir », emezañ, « taget omp bet gant tri zasmant Glen-an-Ivinenned. Int-i eo a reas deomp an dismeg evit talvezout deomp marv o c'hoar Cuillend Craoislethne, bet lazhet ganeomp ».

Neuze e loc'hjont da vont da Fantur ha da Etrachtaige hag ez ejont d'al lec'h m'edo ar Fenianed, hag e tanevelljont an degouezhadenn ha darvoudoù o beaj.

# DIAZEZOU AR SEVEL-GWERZIOU

*gant F. KERVELLA*

I. — GWERZONIEZH HA BARZHONIEZH

1. — Ur pezh a c'hell bezañ skrivet e daou zoare disheñvel : ma venner hepken displegañ eeun ar pezh a zo da lavarout e vez graet gant ar *gomz* pe *lavar-plaen*. Setu penaos e tispleg Maodez Glanndour perzhioù ar gomz voutin pe lavar-plaen :

« *Diskleriañ un dra-bennak war eeun, evitañ e-unan, hennezh eo doare ar gomz voutin. An diskleriañ n'eo ket hepken an displegañ, n'eo ket hepken reiñ da anaout, hogen hen ober ar sklaerañ ar gwellañ. Bez' e klask neuze ar spered ober tro an dra, mont en e ziabarzh, e sellout ennañ e-unan, evel ma ra ur perc'henn ouzh e zomanïoù...*

*...Dindan dalc'h an doare-meizañ boutin emañ al lodenn vrasañ eus al lennegezh, kement a zo studiadenn, dezrevell, livadur buhezegezh, kounadurioù, ar pezhioù c'hoari, ar bern uhelañ eus ar romantoù. Zoken an drama a chom peurliesañ war e dachenn.* »

(*Gant hentoù meur ar Gwerzaouañ*, « Sav » 18, *pp.* 31, 32.)



E-kichen ar gomz voutin e kaver ar varzhonïezh. E-lec'h lakaat etre an danveziοù hag an traoù keñveriadur ar meiz, e laka etrezo ur c'heñveriadur kalon. E-lec'h reiñ da intent e ro da santout.

Ouzh ar gomz voutin e tere al lavar-plaen. Pa venner barzhonïañ, avat, e reer kentoc'h gant un doare a-ratozh da renkañ ar gerioù hag al lavar : an doare-se eo ar *werzenn*.

E pep bro hag e pep yezh ez eus bet savet gwerzennoù.

2. — Petra 'ta ' zo o tisrannañ ur pennad lavar-plaen diouzh ur guchennad gwerzennoù ? Selaouomp c'hoazh ar pezh a lavar Maodez Glanndour.

« *El lavar-plaen, evel er gwerzennoù, ez eus giz ul lusk gant sav-diskenn, tenn-distenn, a vez arouezіet er skrivadur gant ar virgulennoù hag ar pikoù. Pa zistager e virer ehanoù, toulloù sioulder. Emañ ar spered o tremen a bep eil, eus an displeg d'an emsoñj, eus an degemer d'ar renkañ; ar spered ez eus gantañ ur monedone evel gant ribouler al luskerez, gant lamm ar gwad, gant houl ar mor. Pep lusk a zo troierezh. Hogen el lavar-plaen ne glasker nemet resister ha sklaerder hag e teu an troc'hadennoù hervez ezhommoù an diskouez. Er varzhonïezh avat e vo taolet pled muioc'h pe nebeutoc'h da grouiñ hesonïezh e lusk ar mouezhiadennoù.* »

(Id., *pp.* 35-36.)

Eus an hesonïezh-se er mouezhiadennoù hag a zo diazez ar werzenn eo e tizher an hesonïezh e lusk ar menozioù hag ar santadennoù, diazez pep barzhonïezh.

Anat eo e c'heller kavout kement derez a zo etre ar gomz voutin hag ar varzhonïezh. Bez' ez eus pennadoù barzhonïezh kaer-tre ha ne dint ket ren-

ket dindan stumm gwerzennoù dre ma ne heuilher ket atav evit hesonerezh al lavar a lezennoù strizh-strizh. War an tu enep e c'hell un den gouiziek ha lemm e bluenn sevel gwerzennoù reizh hervez lezennoù ar werzaouriezh hep bezañ dellezek da zougen an anv a varzh. Falz varzhoniezh an displegañ he deus bleuniet e pep bro da vareoù a zo hag e Breizh marteze muioc'h eget e bro all ebet.

3. — Diazezou. — Un dra a ranker da ober atav pa groger gant ur studi bennak, dindan boan da chom digompren, pe, a zo gwashoc'h, da vezañ komprenet a-dreuz. Kentañ kammed ar studiadenn-mañ a vo eta spisaat talvoudegezh ar gerioù a vo graet ganto : e dalc'h ar *barzh* emañ sevel *barzhoniezh*. Ar pezh a zo o tiforc'h ar barzh diouzh n'eus forzh pe skrivagner all eo e sant e gwirionez kened ar bed hag an darempredoù arouezel a zo etre an traoù, an dud hag an darvoudoù. Ouzhpenn un den « awenet » eo ar barzh avat, un arzour e rank bezañ ivez hag evit reiñ kened ha kevrinoù ar bed d'ar re all eo e sav e varzhonegoù. Ur *varzhoneg* a zo a-se ur pennad barzhoniezh lakaet dindan stumm al lavar.

Dindan stumm *gwerzennoù* eo e vez renket peurvuiañ ar barzhonegoù. Barzhonegiñ ha gwerzaouiñ a zo eta daou labour disheñvel, hogen daou labour a ya an eil gant egile. Setu perak e vo kentañ preder ar barzh yaouank deskiñ ar *werzaouriezh*, da lavarout eo an doare da sevel gwerzennoù kaer hag al lezennoù evit dont a-benn a se. *Gwerzoniezh* a c'heller ober eus ar skiant a studi an doare ma vez savet ar gwerzennoù.

Ur varzhoneg a vezo kavet eta peurliesañ dindan stumm ur *werz*. Gwelout a raimp koulskoude diwezhatoc'h e vez miret an anv-mañ evit un doare barzhoneg a-ratozh.

Un dastumad barzhonegoù a vez graet anezhañ



ur *Barzhaz*, abaoe m'eo bet embannet gant Kervarker ar « Barzhaz Breizh » brudet.

En abeg d'ar gerentiezh a zo etre ar werzoniezh, ar c'han hag ar sonerezh, e vez graet *sonioù, sonedoù, kanennoù*, h. a. eus doareoù barzhonegoù a zo a oa da vezañ heuliet da gentañ gant sonerezh pe lakaet war gan.

4. — Teir amzervezh ar werzaouriezh vrezhonek. — P'o deus barzhed Vreizh klasket sevel gwerzennoù o deus heuliet, hervez ar mare, meur a c'hiz disheñvel :

*a*) Er skridoù brezhonek krenn, da lavarout eo ar re savet betek derou ar 17$^{vet}$ kantved, e kavomp un doare gwerzaouiñ o tennañ d'an doare gwerzaouiñ a gavomp ivez er broioù keltiek all (Kembre, Iwerzhon). Diazezet e oa war niver ar mouezhiadennoù er werzenn, war ar c'hlotennoù dibenn hag ar c'hlotennoù diabarzh. Distreiñ a raimp d'an doare gwerzaouiñ-se p'hor bo studiet frammadur ar werzenn.

*b*) Eus ar 17$^{vet}$ kantved betek bloavezhioù kentañ an 20$^{vet}$ kantved n'o deus hor barzhed anavezet nemet an doare gwerzaouiñ a vez graet gantañ e Bro-C'hall. Diazezet eo war niver ar mouezhiadennoù er werzenn ha war ar c'hlotennerezh dibenn.

*k*) En ugent vloaz diwezhañ-mañ o deus klasket muioc'h-mui ar varzhed, o welout ne zeree ket an doare gall da werzaouiñ ouzh ur yezh evel ar brezhoneg, doareoù nevez da sevel o gwerzennoù. Darn n'o deus heuliet hent strizh ebet, fiziout ma raent hepken war o skouarn evit kavout al lusk dereat; darn all o deus klasket gwellaat an doare gwerzaouiñ diazezet war ar glotenn-dibenn; darn all c'hoazh o deus diazezet o gwerzennoù war an taol-mouezh, war genheuliad ar mouezhiadennoù toniet hag ar re zidon. Kement hini a zo anezho

a ziskouez bezañ bet dedennet gant ar c'hlotennerezh-diabarzh, hep m'en divije hini graet un implij ledan anezhañ.

An darn vrasañ n'o devoa nemet ur ouiziegezh diresis eus hon doare gwerzaouiñ kozh, biskoazh ne oa bet displeget fraez d'an holl, ha ret e oa mont da lenn skridoù, dizudi re alies, ar c'hrennvrezhoneg e levrioù skiant skrivet e galleg evit dont a-benn da c'houzout petra e oa.

Fiziañs am eus e talvezo ar rummad kentelioùmañ d'hor barzhed yaouank ha n'o devo ket da glask o hent evel ar rummad a zo bet en o raok.

5. — Tri hent ar gwerzaouiñ. — « *Tri hent ez eus evit pellaat diouzh al lavar boutin ha tizhout pal ar c'han, tri hent a vez a-walc'h mont gant unan anezho, daoust ma c'heller ivez o fleustriñ a-gevret* », a lavar deomp Maodez Glanndour.

An hent kentañ eo ar c'henventerezh e niver ar mouezhiadennoù.

An eil, kenventerezh ar pouezmouezhioù.

An trede, kengloterezh ar sonioù.

An tri hent-se eo emaomp da zaremprediñ troha-tro evit klask diazezoù ar gwerzaouiñ.

## II. — KEHED PE KENVENTEREZH AR MOUEZHIADENNOU

6. — Ar vouezhiadenn. — Envel a reer *mouezhiadenn* ar strollad sonennoù ha kensonennoù ouzh o harpañ a vez distaget en un tenn-mouezh hepken. *Silabenn* a vez graet ivez eus ar vouezhiadenn e studi an distagadur.

Ne vez ket troc'het ar gerioù e mouezhiadennoù hervez o zalvoudegezh diabarzh, hogen hervez an doare ma vezont distaget. Evel-se *kan* a zo ur



vouezhiadenn ennañ; ma stager outañ an dibenn *-er* evit ober *kaner* e vo rannet evel-hen : *ka-ner* ha neket *kan-er*, en hevelep doare : *ka-na-deg* ha neket *kan-ad-eg* evel ma c'houlennfed hervez doare-sevel ar ger.

7. — Ar vouezhiadenn eeunañ a zo enni ur vogalenn hepken : *a*. Peurvuiañ e vez ouzhpenn unan pe veur a gensonenn. Hervez lec'h ar c'hensonennoù e c'heller diforc'h :

— mouezhiadennoù *boull* pe digor a echu gant ur vogalenn. Er penn kentañ e c'hell bezañ unan, div pe deir gensonenn : *ra, tre, skri;*

— mouezhiadennoù *serr*, a grog gant ur vogalenn hag a echu gant unan, div pe deir gensonenn : *ar, urzh, intr;*

— mouezhiadennoù *kloz*, a grog hag a echu gant kensonennoù : *tud, plant, strink.*

8. — Setu penaos e vez rannet ar gerioù e mouezhiadennoù :

— an troc'h a vez atav war-lerc'h ur vogalenn hir : *kre-giñ, lou-zet, ne-vez;*

— bez' e vez ivez war-lerc'h ur strollad vogalennoù : *Brei-zhiz, koa-niañ, poue-zet;*

— ur gensonenn galet war-lerc'h ur vogalenn verr a vez peurvuiañ kontet war un dro en div vouezhiadenn : *kannet* (kan-net), *plomenn* (plommenn);

— ur strollad kensonennoù a vez peurvuiañ troc'het dre an hanter : *as-koan, dis-taol, ar-mel, kam-brig*. Ar strolladoù oc'h echuiñ gant *l* pe *r* ne heuliont ket avat al lezenn-se : *sa-briñ, di-zle, a-dreñv, sou-blañ, di-frouezh...*

Setu penaos, da skouer, e vo rannet ar gwerzennoù-mañ :

*Hag ur marc'heg yaouank o tont eus an arme*
*A glevas ur vouezh dous 'kanañ war ar mene.*

(« Barzhaz Breizh », *Gwreg ar C'hroazour.*)

*Hag | ur | mar | c'heg | yaou | ank | o | tont | eus*
*| an | ar | me.*
*A | gle | vas | ur | vouezh | dous | 'ka | nañ | war*
*| ar | me | ne.*

Gwerzennoù daouzek mouezhiadenn eo eta ar gwerzennoù-se.

9. — Niver ar mouezhiadennou er werzenn. — A-wechoù ne gaver ment reizh ebet er gwerzennoù. Kemerit da skouer barzhonegoù kaerañ Kalloc'h « Deuit Spered Santel » ha « Tri-Neved, Teir Bedenn » ha klaskit ar ment implijet. N'her c'havit ket, petra bennak ma n'eus ket aze komz-plaen, ar pezh a zo anat diouzhtu.

Peurvuiañ e vez mentet hed ar gwerzennoù; ar re-mañ a c'hell bezañ berr pe hir, adalek 4 pe 5 mouezhiadenn betek 13 pe 15 mouezhiadenn hag ouzhpenn.

Distreiñ a raimp d'ar stummoù gwerzennoù-se goude bezañ studïet ar c'hellusk hag ar c'henganerezh er werzenn. Lavaromp hepken amañ ez eo ar stankañ ar gwerzennoù eus 6 da 15 mouezhiadenn ha dreist-holl ar re 8, 10, 12 ha 13 mouezhiadenn.

Ar varzhed kembraek eus ar Grennamzer o devoa kavet anvioù kaer evit kehed ar gwerzennoù, a raent anezhañ « cyhydedd » (*kehedez*) : kehedez verr (4 mouezhiadenn), k. wenn (5 m.), k. c'hlas (6 m.), k. kaezh (7 m.), k. treuz (8 m.), k. fraost (9 m.), k. hir (10 m.).

Setu skouer un nebeud gwerzennoù hed disheñvel :



4 *Glac'har, glac'har,*
13 *Gwa me, n'on ket dellezek da glevout komzoù [Doue.*
6 *Glana va c'halon wan,*
9 *Ha kas davedon arc'hael an tan,*
8 *Ur steredenn 'n e vizïed.*
8 *Ur c'hlaouenn eus al lestr-ezañs,*
8 *entanet dirak da vezañs,*
10 *Evit stekiñ ganti ouzh va diweuz.*

(Maodez Glanndour.)

10. — Rannadur ar gwerzennou. An Arsav. — Pa vez hir a-walc'h ar werzenn e vez peurvuiañ enni un troc'h goude un nebeud mouezhiadennoù. Gwelloc'h e vez merket evel-se lusk ar werzenn. War an troc'h-se e chom ar vouezh ur pennad a-sav; setu perak e lavarer e vez neuze un *arsav* (1). Kreñv pe greñvoc'h e vez an arsav. Peurvuiañ e vez e pep gwerzenn hir a-walc'h un arsav pennañ. Bez' e c'hell bezañ ivez *adarsavioù*.

Setu penaos eo rannet er feur-se ar gwerzennoù a-us :

2 + 2 *Glac'har || glac'har,*
2 + (5 + 6) *Gwa me || n'on ket dellezek | da glevout [komzoù Doue.*
2 + 4 *Glana | va c'halon wan,*
5 + 4 *Ha kas davedon | arc'hael an tan,*
4 + 4 *Ur steredenn | 'n e vizïed,*
3 + 5 *Ur c'hlaouenn | eus al lestr-ezañs,*
3 + 5 *entanet | dirak da vezañs,*
6 + 4 *Evit stekiñ ganti | ouzh va diweuz.*

---

(1) Erwan Berthou (*Kevrin Barzed Breiz*, p. 9) a ro d'ar ger *arsav* un dalvoudegezh all. Evitañ eo an *arsav* an ehan a virer war ar vogalenn hir. Gwelloc'h e kavan ober gantañ evit an ehan war an troc'h.

Setu ur skouer all kemeret e gwerzennoù unvanoc'h :

7 + 6 *Tro mare ar c'huzh-heol* || *' voe klevet trouz* [*neihour,*

(3 + 4) + 6 *Trouz ur vag* | *a voe klevet* | *o tonet* [*gant an dour,*

2 + 5 + 6 *Ha strap* || *ha son an drompilh* | *hag an* [*taboulinoù*

7 + 6 *Ken na sone ar c'herreg* || *war lein ar mene-* [*zioù.*

7 + 6 *Ha me monet da welout* || *ha ne welis netra*

7 + (2 + 4) *Nemet Marc'haid ar gerc'heiz* || *pav-* [*kamm* | *o pesketa.*

(*Ar re unanet,* « Barzhaz Breizh ».)

Ar werzenn diwezhañ a zlefe moarvat bezañ kentoc'h troc'het evel-hen evit ar ster : 4 + 5 + 4. En abeg d'an hesonerezh avat e ranker troc'hañ a-hend-all.

Kemmet e c'hell bezañ ivez doare distagañ ar gerioù en abeg da niver ar mouezhiadennoù er werzenn. Evel-se e ranker kontañ amañ *heol* evit div vouezhiadenn tra ma tremen peurvuiañ evit unan hepken. En enep ne gont *Marc'haid ar gerc'heiz* nemet evit pemp mouezhiadenn e-lec'h ma c'houlennfed seizh.

Evezhiadenn. — Ar siouladenn o tont diwar an arsav a-c'hell kontañ e ment ar werzenn. Setu ar pezh a lavar diwar-benn-se Maodez Glanndour : « *Ya, ar siouladenn a gont er mentoù-sonerezh. Ar siouladenn a zo ur pik, a-wechoù nebeutoc'h, ar siouladenn eo bepred ar gwenn e penn al linenn, an amzer evit ar spered d'en em soñjal, a-raok kregiñ gant ur werzenn all. Dav eo teurel evezh koulskoude e vez kemeret alïes a-walc'h danvez ar*



*siouladenn diwar verraat ar siouladenn a-raok, ha neuze n'eus koulzad ebet ouzhpenn.* »

Kontañ an arsav evit ur vouezhiadenn, pe gontañ *heol* evit div er werzenn a-us a zo eta an hevelep tra.

11. — Penaos mentan geriou a zo ? — Ar skoueriou-se hon doug da gomz diwar-benn ur gudenn amjestr a-walc'h hag a zo bet roet ur respont disheñvel dezhi hervez an dud : an doare da gontañ ar silabennoù enno un divsonenn pe diftongenn.

Dre vras e c'heller lavarout ez eo divsonennoù ar brezhoneg *diftongennoù digor*, da lavarout eo e kouezh an taol-mouezh war ar vogalenn gentañ : ***koad, loar, loer, aotrou, saout, rouan, roue, e-touez, reizh, brein, eeun, eor, maen...***

N'eo ket peurglok al lezenn koulskoude, hag an divsonennoù o kregiñ gant *o* hag *ou* a vez distaget alïes evel diftongennoù serr, da lavarout eo e kouezh an taol-mouezh war an eil vogalenn, hag e vez eus *o* hag *ou* un hantergensonenn. Kement-se a c'hoarvez dreist-holl er-maez eus Bro-Leon : *kouezhañ* ['kwé : za$^{n}$], *c'hoant* ['cwa$^{n}$nt], *loar* [lwa : r]. Kement-se a c'hoarvez atav pa vez ur silabenn all war-lerc'h : *koan* ['ko$^{n}$a$^{n}$] hogen ['kwa$^{n}$nya$^{n}$] *koaniañ*.

Diwar zoare distagañ reizh an divsonennoù ez eur deuet a-wechoù da gontañ evit div vouezhiadenn gerioù evel *Doue, roue, heol, poan, oad*, h. a.

Peurvuiañ e vo miret da ober ur seurt troc'h er gerioù unsilabennek. Diouzh ret e vo gellet ober ganto, evel er skouer roet uheloc'h, dirak un arsav.

En enep ne vez kontet a-wechoù div silabenn nemet evit ur vouezhiadenn hepken pa zeu ur silabenn serr rag-eeun war-lerc'h ur silabenn digor e-doare ma vez neuze ur seurt divsonenn : *lakaat,*

*traoù, kembraeg, roi...* D'ar barzh da welout neuze penaos e vo an hesonañ e werzenn.

12. — Ment ar vogalennou. — Mouezhiadennoù ar werzenn a zo e gwirionez koulzadoù. Hogen ne deo ket keit-ha-keit ar c'houlzadoù-se. Rak bez' e ranker (er mouezhiadennoù toniet da nebeutañ) diforc'h etre vogalennoù berr ha re hir.

Ur vogalenn doniet a c'hell bezañ berr : *dall*, hir : *dal* pe etre : *dalit*. Bez' e c'hellfed ivez eta lakaat kemm etre mouezhiadennoù hir ha mouezhiadennoù berr. E-touez ar mouezhiadennoù hir e rankfed ivez kontañ, ouzhpenn ar re enno da nebeutañ ur vogalenn etre, un darn vras eus ar re a zo enno un diftongenn.

E gwirionez, ne vez ket taolet pled, dre vras, ouzh hed ar mouezhiadennoù er werzaouriezh vrezhonek.

## III. — KELLUSK PE KENVENTEREZH AN TAOLIOU-MOUEZH

13. — Heuliad an taoliou-mouezh. — Er gomz voutin ne heulier lezenn strizh ebet evit lakaat ar pouez-mouezh da zegouezout e lec'h reizh. Ac'hano e c'hoarvez a-wechoù doareoù-lavar diblijus d'ar c'hleved, dreist-holl pa zeu an eil war-lerc'h egile ur steudad hir a c'herioù didon. Setu ur skouer a zo roet deomp gant Maodez Glanndour : « *Gwelet e oa bet neuze ganin.* »

N'eus el lavarenn-se nemet div vouezhiadenn a vefe pouezmouezhiet start : an hini gentañ hag an hini ziwezhañ; ur ger all a zoug un eil pouezmouezh skañvoc'h : *neuze*. Etre *gwe-* ha *neu-*, avat, ez eus peder mouezhiadenn c'houllo.

Penaos 'ta en em drofe ur gwerzaouer evit lakaat



un elfenn a hesonïezh en aridennad gerioù-se ? Bez' e c'hell kemmañ urz ar gerioù evel m'hen aotre ar yezhadur : ***Neuze e oa bet gwelet ganin.*** Diouzhtu e welomp n'eo tamm gwelloc'h ar stumm nevez-mañ. Displijus eo *neuze e*, hag adkavout a reomp ar peder mouezhiadenn didon. *Neuze ' oa bet gwelet ganin* a zo a-vec'h gwelloc'h. Deomp hardisoc'hik dezhi ha lavaromp : *Ganin 'oa bet gwele neuze*, avat. Diouzhtu e welor ez eo kalz hesonoc'h al lavarenn-mañ. An div vouezhiadenn doniet pennañ *in* ha *gwel* a zo tostaet an eil ouzh eben ha ne chom mui ouzhpenn div vouezhiadenn wan etre ar mouezhiadennoù kreñv.

*Evezhiadenn.* — Anat eo ez eus abegoù all estreget ar pouez-mouezh o lakaat ar skouer-se da vezañ displijus d'ar c'hleved. Da hesonïezh ar sonioù eo e tennont : ur gudenn kenganerezh a zo amañ e-kichen ar gudenn kelluskerezh.

14. — Lezennou diazez ar c'hellusk. — Bez' ez eus div lezenn a zo ret-mat heuliañ ma fell deomp e chomje plijus kerzhed ar gwerzhennoù.

*a*) Etre daou daol-mouezh ne zle ket bezañ en tu-hont da ziv vouezhiadenn dinerzh.

*b*) Ne c'hell ket div vouezhiadenn doniet dont an eil war-lerc'h eben nemet ha mirout a rafed ur gwir siouladenn etrezo. Pa vo rannoù gwerzenn, da skouer, e c'hello an hini gentañ echuiñ gant ur vouezhiadenn bouezmouezhiet hag an eil kregiñ ivez gant unan.

Setu ur varzhonegig eus Maodez Glanndour evel skouer :

*ERC'H WAR AN ENEZEG*

*Hag-eñ eo diskennet en noz* 3 + (5)
*Elerc'h gwenn-kann an Hanter-Noz,* 4 + (4)

| | |
|---|---|
| *Hag e kouskont er mor, morzet,* | 3 + (6) |
| *Pleget o fenn dindan o fluñv ?* | 4 + (4) |
| *N'eo ket elerc'h, an erc'h* | 3 + (3) |
| *A zo kouezhet askellek war 'n enezeg;* | 4 + (7) |
| *En aber n'eus 'met rehier* | 3 + (4) |
| *A huñvre kuñv dindan o fluñv.* | 4 + (4) |

Er skouer-se e kaver eta tro-ha-tro gwerzennoù tri ha pevar fouezmouezh. Ret eo teurel evezh evelkent ne deo reizh an trede gwerzenn nemet ha lakaat a rafed ur c'houlzad sioul etre *mor* ha *morzet.*

N'eus ket bet taolet evezh avat ouzh niver ar mouezhiadennoù didon er werzenn nag ouzh o lec'hiadur etre ar mouezhiadennoù toniet :

| | |
|---|---|
| 1 — 2 — 2 — | 3 + (5) = 8 |
| — 2 — 1 — 1 — | 4 + (4) = 8 |
| 2 — 2 — (1) — 1 | 3 + (6) = 9 (8) |
| — 2 — 1 — 1 — | 4 + (4) = 8 |
| — 1 — 2 — | 3 + (3) = 6 |
| 2 — 2 — 1 — 1 — 1 | 4 + (7) = 11 |
| 1 — 1 — 1 — 1 | 3 + (4) = 7 |
| 1 — 1 — 1 — 1 — | 4 + (4) = 8 |

Soñjal a c'heller evelato e vije dalc'het kont eus niver ar mouezhiadennoù er werzenn hag ivez eus niver ar mouezhiadennoù dinerzh etre ar mouezhiadennoù nerzhus. Setu amañ ur skouer :

### *LIORZHOU*

*Liorzhoù gant frondoù damdeuzet ar bleunioù,*
*E sarac'h an delioù, hirvoudoù ankenius.*
*Liorzhoù entanet, gant gourgomz ar gwenan,*
*Skrilhadeg ar c'hwiled e gwasked ar menez.*



*Liorzhoù a ro d'an eneoù ar peoc'h er garantez,*
*Pa nijell mouzkomzoù an anken er girzhier.*

(D. K. Kongar.)

Setu aze eta ur skouer ma kaver gwerzennoù enno holl peder mouezhiadenn nerzhus (toniet) hag eizh mouezhiadenn dinerzh (didon). Etre pep mouezhiadenn doniet e kaver div zidon. E penn ar werzenn hag en dibenn anezhi e kaver ivez ur vouezhiadenn dinerzh.

Bez' e c'heller ober ivez gant ur vouezhiadenn dinerzh hepken etre pep mouezhiadenn doniet :

*Pa vezo tir ha lann, ha mor ha lenn,*
*Ken splann ha sklaer d'un amzer all ha dec'h;*
*Pa vezo tor ar grug bepred ken gwenn,*
*Ha 'n oabl ken glas ouzh kribenn lemm ar [c'hrech;*

*Pa vezo trouz ar mor en aod ken gwan,*
*Ken mut ar gwez e lusk an avel fresk,*
*Hag ene 'n den ken sioul, hag eñ diboan,*
*Diyoul war c'hlann ar feunteun aet da hesk.*

(R. Hemon.)

Amañ e kavomp an heuliad : . — . — . — . —

Pemp mouezhiadenn doniet ha pemp mouezhiadenn didon o tont bep eil, ar werzenn o kregiñ gant ur vouezhiadenn dinerzh, hag oc'h echuiñ gant unan doniet.

Evel m'hen gweler dre ar skouer-mañ e c'heller a-wechoù, er gwerzennoù, treuzlec'hiañ ar pouezmouezh diwar abegoù hesoñiezh. An eil gwerzenn diwezhañ :

*Hag ene 'n den ken sioul, hag eñ diboan*

a vefe da vezañ toniet evel-hen e komz-plaen :

*Hag ene 'n den ken sioul, hag eñ diboan.*

· — · — — · · (—) —

gant un damdon hepken war *eñ*.

Un doare all a zo c'hoazh da ober : niver ar mouezhiadennoù dinerzh etre pep mouezhiadenn nerzhus n'eo ket rediet, hogen bez' e tleer adkavout an niver e penn ar werzenn. An doare-ober-se a zo talvoudus evit mirout ouzh an untonerezh pa vez hir an heuliad gwerzennoù. Setu amañ da heul ur skouer gant gwerzennoù 10 mouezhiadenn (11 pa 'z eo didon an hini ziwezhañ) enno atav pemp mouezhiadenn doniet. Lec'h ar vouezhiadenn didon gentañ eo hepken a gemm amañ, e doare ma vez an heuliad :

· — · — · — · · — · — ( · )

pe — · · — · — · — · — ( · )

Anat eo e c'hell bezañ brasoc'h an dilec'h :

*Ha re all ' zo ivez,*
*Eürus pa ouzont bevañ : ober lod*
*An douar hag an neñv; na fur na foll.*
*Derc'hel, ha plegañ pa vez ret. Arboellañ*
*Tommder o c'halon.*
*Ha da c'hopr o deus*
*Un ti, ur vaouez vat, bugale flour,*
*Madoù e-leizh, keneiled, kement benveg*
*Da dognañ broud an amzer, ha da ren,*
*Pa ruilh ar bed er vilded hag er fank,*
*Ur vuhez sioul didrabas.*

(R. Hemon, *Pirc'hirin ar Mor.*)

(*Da genderc'hel.*)



# SKRIDOU NEVEZ

*KORF AN DEN, gant* P. Denez, *e ti « Skridoù Breizh », Brest, 70 pajenn. — Priz : 30 lur.*

Ret dimp embann ar buanañ ar gwellañ ur rummad levrioù, enno diazez ar ouiziegezh, en doare ma c'hello un den dont da vezañ desket, netra nemet dre ar brezhoneg.

Setu ar pezh a zo bet meizet ervat, koulz gant P. Denez ha gant renerion Skridoù Breizh. « *Korf an Den* », aozet e stumm ul levr-skol, ha mat da vezañ lennet gant ne vern piv koulskoude, a zispleg tro-ha-tro ar pep retañ da c'houzout diwar-benn an eskern, ar c'higennoù, an nervennoù, ar benvegad-analañ, ar benvegad-goiñ, ar benvegad-diwagrenniñ, ar gwad, gor ar c'horf, ar skiantoù, ar yec'hed, ar c'hleñved.

Aes-tre eo al levr-mañ da gompren gant harp ar skeudennoù stank ha sklaer a zo ennañ. Spi hon eus ne zaleo ket re eil niverenn ar rummad, « Al Loened », gant an hevelep oberour.

R. H.

***TRAONIENNOU HA KANIENNOU-MOR, studiadenn douarstummadouriezh, gant* Lan Devenneg, *e ti « Skridoù Breizh », Brest, 96 pajenn gant 16 kartenn. — Priz : 50 lur.***

Goude bezañ bet ur gelaouenn, e teu « Sterenn » da vezañ ur rummad levrioù, ha setu amañ kentañ

niverenn ar rummad. N'int ket levrioù evit an holl, e-giz « *Korf an Den* », hogen studiadennoù uhel, evit ar re a gar traoù ar spered

Un oberenn a zouaroniezh, a zouarstummadouriezh da gomz resisoc'h, eo an oberenn-mañ, o tisplegañ pezh a ouzer hag a c'houlakaer a-zivout an aberioù (ken niverus e Breizh), ar fiordoù, ar c'haniennoù hag an islonkoù-mor. N'eo ket hepken dastum danvez skignet betek-hen en un niver bras a levrioù hag a bennadoù alamanek, saoznek ha gallek en deus graet Lan Devenneg, hogen ivez pa oa ret barn talvoudegezh al labourioù-se. Gwall ampart e seblant bezañ war e vicher.

N'eus amañ nemet gouiziegezh rik, ha neoazh, fromus ha romantel zoken eo kantren dre ar spered en islonkoù-mor-se, o tougen testeni eus darvoudoù ramzel c'hoarvezet war c'horre ar bed milvedoù ha milvedoù 'zo.

Skoaziet eo bet Lan Devenneg gant F. Kervella. Mat eo ar yezh. Amañ hag ahont e chom un nebeut fazioù moulerezh, hag a c'heller digareziñ, en amzer vremañ da vihanañ.

R. H.

Ti-Moulerezh ar C'hreiz — ROAZHON

*Ar Merour* : Y. Drezen.

